# GWALARN

Kelc'hgelaouenn lennegel trimiziek

*renet gant Roparz Hemon*

Priz ar c'houmanant-bloaz : 20 lur

(Broiou estren : 25 lur)

*Renerez ha mererez :*

B. P. 75, Brest (K. R. 96-38, Roazon)

Niv. 19 - DISKAR-AMZER 1929

TAOLENN



# Ti ar Brezoneg

N'EO KET LEVRIOU A C'HELL DIHUNI EUR BOBL A ZO MORGOUSKET HE SPERED. NETRA NE C'HELL HE DIHUNI NEMET MOUEZ EUN DEN BEO O KOMZ D'EZI ER YEZ VROADEL.

*(Istor Skoliou-Uhel ar Bobl e Danmark)*

***Diwar ar 1' a here en devo Gwalarn eun Ti e Brest. Digor e vo hep mar a-raok miz-du, hag e teuio da veza, e brasa kêr Breiz-Izel, Ti ar Brezoneg, da lavarout eo, Ti an holl Vreiziz a gar o yez, ha dreist-holl, Ti ar re a fell d'ezo labourat eviti.***

*Digoradur an Ti-se a verko derou eur marevez nevez en istor Gwalarn: marevez an abostolerez dre c'henou, war-lerc'h an abostolerez dre skrid.*

*Eno hor bo hor bureviou. Eno e tegemerimp hor mignoned. Eno e raimp bodadegou. Eno e raimp skol vrezonek. Eno e raimp arnodennou ar Simbol, ha pep tra a denn da vuhez Gwalarn ha da vad ar brezoneg.*

*Mont war-raok pe vervel.*

*Deut eo an amzer ma rank an holl o deus fiziañs ennomp labourat evidomp, pep unan hervez e c'halloud.*

*Goulenn a reomp eta :*

*1/ Digant hor c'henvroiz, e Brest hag an tro-wardroiou, dont niverus d'hor bodadegou, d'hor skol vrezonek, ha degas tud ganto.*

*2/ Digant hor c'henvroiz, e lec'h all, sevel en o c'hêr eur strollad « mignoned Gwalarn », da vruda ha da skigna hor c'helaouenn hag hol levriou; hon oberou ivez: dreist-holl hini ar Simbol ha Brezoneg ar Vugale. Sevel ouspenn, pa c'hellint, eun « Ti ar Brezoneg » heñvel ouz hon hini e Brest.*

*Hervez an degemer a vo graet d'hon « Ti ar Brezoneg » e vo amzer-da-zont hon emzao !*

# Ar Vugale Fall

*(Kendalc'h)*

## EIL PENNAD

### I

An Aotrou 'n Eostig a oa aet e-barz stal-vutun al leurenn Wilson da brena kelaouennou. Glao hag avel. Disglavierou o tivera. An noz o tont. Mantilli koaret gleb ha lufr. Mantilli kabellek perlezennet a latar. Leun ar stal. An aotrou 'n Eostig en em silas a-hed an tu dehou, hag a gemeras *Candide* hag an *Action Française*. Neuze e taolas eur sell a-zindan tro-war-dro. Den ebet o spia. Kemer a reas *Breiz Atao*.

Hag e lakaas buan ar gwenneien war an daol-gont.

— Kemer a rit ivez *Breiz Atao?* a huchas an dimezellig.

— Ya, eme 'n Eostig en eun hiboud, e galon o sanka en e dreid.

Dare da sempla gant ar vez. Dare da darza gant ar gounnar. Me 'lazo hounnez. Me 'garfe bruzuna he fri gant euz vaz-houarn. Dres etre he daoulagad. Astennet a-dreñv d'an daol-gont. En eur poullad gwad. Maro.

Al latar madelezus a zistanas e zioujod hag e spered. Klenka a reas ar c'helaouennou en e sac'h-ler kelenner. Ha neuze, prim-ha-prim, d'an abadenn.

Lammat a rae bremañ kalon An Eostig. Lammedikat a rae evel kalon eur plac'h yaouank. Eur galon a levenez. Levenez an den war-nes ober droug d'an dud evit o mad, war-nes gloaza evit yac'haat, war-nes kas ar strafuilh e-kreiz ar peoc'h hag an dibrederi da veza trugarekaet goude gant e verzerien.

E-kichen an ti-post e chomas a-sav. Ha ma 'z afen da di Alan Kerdiner da genta?

Adarre e prederias hag e pouezas en e spered petra a vije ar gwella. Da dapout Alan, hep mar, e oa stignet ar griped. Da dapout ar c'hole pennfollet, an dañvadez damzianket, an danvez-Jacques-Bainville troet da fall. Evit Rojer Korfdir, da veza tapet e oa ivez. Hogen mat hepken da ober eur « camelot » bihan, da heja eur vataraz en eur c'harmi « Bevet ar Roue! ». Eur spered evel Alan, avat. Ret e dapout. Koustet a gousto. Eun dlead e oa.

Mont da di Alan neuze?

Hogen tad Alan a oa eun den poellek, eun den fur, eur merdead tavedek a oa dastumet en e zaoulagad sioul ha yen c'houervoni an tonnou hag esparded ar pellder, eun den boaziet ouz an horolajou, ar c'hornvuzulier, an nadoz-vor, eun den hag a dreuze e sell betek e dounder hoc'h ene, eun den en dije selaouet ouz An Eostig o tibuna e varvailh, seven-meurbet ha siellet e ziweuz, hep « o » nag « a » na goulenn, hag en dije ambrouget An Eostig betek an nor, seven atao, hag hogos ken dilavar hag eun tasmant. An Eostig paour. Skournet netra nemet o soñjal. Ha mamm-goz Alan, eur vaouez dister, dinoaz, izelek ha didrouz...



Nann, da di an Ao. Korfdir e oa ret mont. Eno e vije estlamm, tregas hag e-leiz a vuhez.

Tridal a reas ar c'hloc'hig-tredan gant levenez ar gweladenner.

— An Aotrou 'n Eostig!

Moueziou tomm. Moueziou lirzin. Moueziou hegarat. Moueziou gouest da lakaat ho treid da gorolli hep gouzout d'hoc'h empenn.

Dremm An Eostig a wiskas liou ar c'hañv.

— Kelou fall a zeu ganeoch? a youc'has an It. Korfdir.

An Eostig en em lezas da goueza en eur gador-vrec'h.

— Buan eur banne cherry, eme an Ao. Korfdir.

An Eostig a nac'has gant e zourn. Digeri a eure e sac'h-ler.

— Eun dra bennak, emezañ, am eus da ziskouez d'eoc'h.

Goustad e tisplegas eur gelaouenn.

— Anaout a rit ar gelaouenn-mañ?

Ar barner hag e wreg a chomas dilavar.

— Anaout a rit ar gelaouenn-mañ? emezañ adarre.

— *Breiz Atao?* eme an Ao. Korfdir.

— Ya, *Breiz Atao*, eme An Eostig. Eur gelaouenn renet gant eur bagad livastred eus Roazon, Paris, pe me 'oar. Paeet gant an Alamagn ha gant ar Volcheviked. Paeet gant ar Yuzevien hag an Amerikaned da zistruja Bro-C'hall. Da zisranna Breiz diouz Bro-C'hall. Paeet da vreina spered hor yaouankiz. Ha dont a reont re vat a-benn eus o zaol!

— Keit ha n'en devo ket ar gouarnamant, eme an Ao. Korfdir, souezet, harzet ouz an dud-se da gender-

c'hel gant o abostolorez, anzav a rankan o deus ar gwir da embann o menoziou, evel ar stadidi all.

Eur gridienn yen a redas dre gorf An Eostig.

— Daoust hag e vefec'h a-du gant *Breiz Atao?* emezañ, e zaoulagad bras-digor a-dreñv d'e lunedou.

Ar c'hlaz o tintal. Traou ken iskis a vez gwelet. Rojer hag Alan? Hag an Itron Korfdir ivez? Piou 'oar ha ne oa ket hi a bege paperennouigou an emrenerien war an tiez a-hed straed ar C'hastell?

— Me? eme an Ao. Korfdir.

Eilger ebet d'ar « me »-se.

— Nann, a gendalc'has ar barner. Hogen en eur vro he deus embannet « Diskleriadur Gwiriou an Den », e c'hell pep unan displega fraez e venoziou, gant na raio ket a zroug ouz ar re all.

Trede Republig! a sonjas An Eostig, en eur huanadi e spered. Bourc'hizien an Trede Republig!

— Ha ne ouzoc'h ket, aotrou, o deus an hailhevodedse strolladou e pep kêr a Vreiz? Ha ne ouzoc'h ket o deus bodadegou amañ e Brest, en eun davarn, — me 'lez ac'hanoc'h da soñjal peseurt tavarn, — hag eno e tastumont a bep seurt waiouzien hag apached, martoloded ha merc'hed, ha siouaz ivez, yaouankizou onest ha kristen!

— Keit ha ne reont ket gwasoc'h, eme Gorfdir, n'eus lezenn ebet a c'hell herzel outo.

— Hogen diheñcha yaouankizou! krennarded vihan a diegez vat! dedenna anezo e-mesk livastred ha boutinelerien! Lakaat anezo da goll pep stur ha pep kredenn!

— Ha petra ra kerent ar grennarded-se? eme an It. Korfdir. Ar gerent eo a zo da damall, d'am meno, ma lezont o bugale da redek evel-se.



— E gwirionez, eme Gorfdir, ma karfe ar gerent a vremañ diwall gwelloc'h o bugale, n'o dije ket goude da gaout keuz. Gwaz a se d'ar gerent, a lavaran. Gwaz a se d'ezo!

— Ha ne gav ket d'eoc'h koulskoude, eme An Eostig, e c'hell ar skouer ar wella beza kollet gant bugale 'zo, Ha ne gav ket d'eoc'h, e c'hell ar gerent hag ar gelennerien an aketusa,, ar muia war o evez, beza touellet a-wechou? Unan a venegin d'eoc'h, unan am boa bet betek-hen ar vrasa fiziañs ennañ, unan am boa sellet outañ evel ouz eur bugel mat, eun aelig eus an Aotrou Doue, ha na vanke nemet eskell d'ezañ da nijal d'ar baradoz, unan a anavezit mat, mab an Ao. Kerdiner...

— Alan Kerdiner? eme an It. Korfdir.

— Heñ eo unan eus ar re-se a zo bet paket gant *Breiz Atao*, hag a glask paka re all. Eur reuz spontus en deus graet en e skol. 'M eus aon e vo taolet ermaez ma kendalc'h.

— Hogen Alan Kerdiner, eme an It. Korfdir, a zo mignon bras da Rojer...

— Evit se eo oun deut, Itron, da lavarout d'eoc'h penaos emañ kont gant...

— Rojer, avat, n'eo ket bet e-touez ar re-se?

— Ne gredan ket..., ha c'hoaz ne lavarfen ket nann...

— Rojer! Rojer! a c'halvas an It. Korfdir.

— Tav! eme Gorfdir d'e wreg. Lez Rojer e-lec'h m'emañ. N'hon eus ket ezomm anezañ dioustu. Ar pez a zo da ober a rin-me. Me a raio an enklask. Ne ouzoc'h ket neuze, Aotrou, emezañ d'An Eostig, ha paket eo bet Rojer gant an hailhoned-se?

— Penaos,... paket,... eme 'n Eostig.

Pep levenez a zo gwall arvarus, a soñje, o verzout

kounnar an Ao. Korfdir o sevel, ha ne ouie ket c'hoaz war-du piou.

— Daoust, eme Gorfdir, hag e vefe bet dedennet Rojer en tavarniou-se gant e vignon Alan, e-touez martoloded ha gisti?

— Ferdinan!... a youc'has an It. Korfdir d'he fried.

— Ne gredan ket..., eme 'n Eostig.

Bihan-bihan en em lakae spered An Eostig, evel eur c'hi o souza dirak e vestr, pa wel emañ savet e vaz. Pegen digalon oun, a soñjas. Gouzout a ran ez eo aet Rojer gant Alan er c'hafedi-se. Koulskoude,... dirak ar gerent.

— Ne gredan ket. Hep mar ebet, avat, o deus komzet etrezo diwar-benn an traou-se. N'eo ket d'in-me da lavarout d'eoc'h petra hoc'h eus da ober. Fellout a rae d'in kemenn d'eoc'h ar pez a anavezan. Gwelloc'h abred eget diwezat.

— Ha pell 'zo ec'h anavezit kement-se? eme Gorfdir.

— Abaoe eur miz, eme An Eostig, lorc'hus.

— Ha penaos eta n'oc'h ket deut d'am c'haout araok? a yudas Korfdir, an droug dastumet ennañ keidall o tarza.

An Eostig a spurmantas e fazi.

— Kalz labour am eus da ober, emezañ. Hag ahend-all, ne dalveze ket d'in dont da lakaat enkrez hag anken en ti-mañ a-raok gouzout diarvar. Kement a fiziañs am boa ouspenn en Alan-se ma ne felle ket d'in kredi da genta.

— Aotrou, eme Gorfdir, habaskaet eun tammig, gwelet e vo. N'oc'h ket eun den diboell, ha gwir e tle beza ar pez a lavarit. Pell 'zo em boa c'houesaet eun dra bennak va-unan. Bezit dinec'h. Lezennou a



zo, ha ne vimp ket pell a-raok tapout krog er ganfarded-se. Bezit dinec'h. Deski a raimp d'ezo dont da c'hoari gant hor bugale.

## II

Tra ma tiskenne An Eostig gant an diri, hanter laouen gant berz mat e gefridi, hanter feuket gant an Ao. Korfdir, na oa ket bet ken hegarat na ken trugarekaus en e geñver ha m'en dije gellet beza, e oa unan o selaou ouz ar c'hammedou o pellaat, ouz dor an traoñ o tigeri hag o serri damc'houde. Ar paotrig Rojer Korfdir a oa chomet en e sav, e zaouarn sanket en e c'hodellou, a-dreñv da zor e gambr. Ac'hano e kleve pep tra a veze lavaret er sal-degemer. Iskis e oa: ne oa ket en abeg d'ezañ na d'e gerent e oa strafuilhet Rojer, hogen en abeg d'ar vatez, a oa sur ivez o selaou pep tra eus ar gegin. Gwelout ar vatez o tont er sal-debri e-pad koan, eur sell goapaus buket outañ eus korn he lagad, sed aze eun dismegañs, a soñje Rojer, gwasoc'h, dic'houzañvusoc'h eget pep merzerinti.

Edo e dad hag e vamm o tivizout a vouez izel. Hervez doare, n'o doa ket c'hoant de c'hervel dioustu. Skiltradennou uheloc'h a dreuze speurennou an ti, o tiskouez e oa tabut etrezo, pe da vihana diemgleo azivout eur poent bennak. Kaer en doa Rojer, avat, derc'hel war e alan ha pega e skouarn ouz an nor, ne oa ket evit meiza da vat petra a c'hoarveze. Ne wele ket splann a-walc'h ennañ e-unan kennebeut evit meiza eun dra en dije nec'het unan kosoc'h pe speredekoc'h egetañ: ne gare ket e gerent. D'ezañ ne rae netra gou-

zout e oant glac'haret. Aes e oa merzout koulskoude e oa glac'har e mouez e vamm. Glac'har eur verc'hodennig. Bourra a rae Rojer, kentoc'h, er glac'har-se. Evit e dad, n'en doa bet biskoaz, hep gouzout, nemet kasoni outañ e doun e ene.

III

Tremen a reas koan, ha ne voe rannet grik a-zivout gweladenn An Eostig. Ar vatez, echuet ganti he labour, a yeas er-maez, d'eur c'horolldi pe d'eur finvskeudenndi bennak. A-boan ma oa aet kuit ma lakaas trumm tad Rojer al levr a oa o lenn war an daol, en eur sellout ouz e vab dreist bevenn uhela e ferennou-lagad. An It. Korfdir a c'houzizas an *Ouest-Eclair* displeget bras dirazi, evel eur vag o tiskenn ar goueliou a-benn ar c'henta tarz-kurun.

— Rojer, eme an Ao. Korfdir, ezomm am eus da gaozeal ganit.

Ne savas ket Rojer e zaoulagad. Ne ziskrogas ket e zourn diouz an doug-pluenn a oa gantañ. Paouez a reas hepken a skriva.

— Ezomm am eus da gaozeal ganit diwar-benn eun dra a bouez bras evit da amzer-da-zont. Da amzer-dazont, va mab, a zo hep mar ebet an dra a ro d'imp, da lavarout eo, d'az mamm ha d'in-me, ar muia a breder. N'out ket evit kredi pegen alies e soñjomp e kement a c'hello c'hoarvezout ganit diwezatoc'h. Ha n'eo ket hepken ar preder. Ret eo d'in menegi an arc'hant a zispignomp ganit evit suraat da eürusted. Nag a draou hon eus dilezet da espern evidout peadra da c'hounit eur vicher enorus. Ar beajou n'hon eus ket graet, ar plijadureziou bihan a bep seurt hon eus nac'het ouzimp hon-unan, ar gwiskamantou he deus graet da vamm hepdo, da skouer, ar butun, ar c'hafediou am eus graet hepdo me va-unan alies,... kement-se,... kement-se... a ziskouez d'it... pegen... pebez pled a daolomp ouz hor mab, brasoc'h hep mar eget ar pled a daol an darn vuia eus ar gerent ouz o bugale.

*Exordium.* Ar barner a skoas ouz an daol da verka e oa echu kevrenn genta e brezegenn.

— Hogen, ma reomp evidout ouspenn ma ra ar re all, — ha, laka evez n'eus netra ouz hor redia d'hen ober, — ma reomp evidout ar pez na vez mui gwelet nemeur en deiz a hizio, ar gwir hon eus da c'hortoz diouzit, en enep, ne lavaran ket kalz, hogen eun draig bennak. Arabat d'it kredi e lakaan eur marc'had dirazout, eun emgleo a « gemer » hag a « ro ». Nann, va mab; gervel a ran galloudegeziou uhela da ene. Ne glaskan ket froma da galon, na komz eus ar garantez hon eus ouzit hag ec'h eus, hep mar, ouzimp ivez. Komz a ran ouz da spered. Komz a ran ouzit evel ma rafen ouz eun den poellek ha fur. E-keñver kement a roomp d'it, petra, d'az meno, a c'hellomp-ni goulenn? Eun dra hepken: gwirionder ha fiziañs.

Tizet an eil poent. Ar barner a sellas tro-war-dro, ouz an arrebeuri, ar gleuzeur, an delwennou, ar skeudennou skourret ouz ar voger, evel ouz kel lies a selaouerien bamet ha simudet gant e helavarded.

— Penaos, va mab, e fell d'it e c'hellfemp-ni, da grerent, aoza da amzer-da-zont, ma ne chom ket da ene digor, ken splann evidomp ha dour glan ha boull eur feunteun? Penaos e c'hellfemp-ni da heñcha, da alia, da sklerijenna, ma kuzez ouzimp traou 'zo, a rankomp

gouzout, n'eo ket dre eur c'hoant goullo hag aner, hogen evit da vad? Meneget em eus dioustu e oa da zlead rei d'imp da holl fiziañs. Daoust, avat, ha n'eo ket ivez da c'hounid? Yaouank out. Ar yaouankiz a vez buan hoalet gant treuzweladennou kaer, loavet gant komzou melus, strobinellet gant huñvreou livet-splann. Ar yaouankiz a glask atao en em rei d'eun dra bennak, gant ma vo an dra-se espar, nevez ha divoutin. Techet e vez ar yaouankiz atao da heulia pep froudenn, pep stultenn, pep taol-faltazi a darz en he c'halon, ha neuze,... Neuze, va mab, dre eurvad evit ar yaouankiz, e kav en he c'hichen eur skoazell. Skoazell piou? Ar gerent. Ar gerent, atao dare da stoui gant madelez war drubuilhou o bugale, atao dare da glevout o foaniou, atao dare da selaou ouz kement o deus da anzav. Piou, lavarit d'in, piou a zo gouest da gompren kalon eur mab, ma n'eo ket e dad hag e vamm?

An avel hag ar glao er-maez a hirvoudas. An Ao. Korfdir a gredas d'ezañ klevout eur stlakadeg daouarn.

— Bremañ, kelou doanius am eus bet hizio, Rojer, diwar da benn. Ne lavarin ket d'it digant piou na penaos. Arabat d'it kredi ez eo digant an Ao. An Eostig, a zo deut fenoz da gomz ganin a-zivout traou all. Setu amañ an darvoudou: gouzout a ran ez out mignon bras gant Alan Kerdiner. Ma! gwelet e vez alies Alan Kerdiner o taremgredi tud, huñvreerien ha diskianted o deus graet o meno disranna Breiz diouz Bro-C'hall, tud paeet gant an estrenien evit se, enebourien d'hor mammvro, hag ouspenn, tud a vuhezegez fall. Lavar d'in, bremañ, evel eur bugel mat ma 'z out, ha gwir eo ez out ivez touellet gant ar re-se? Taol evez, anavezout a ran pep tra. Lavar d'in ar wirionez, d'in-me da dad, d'in-me n'em eus biskoaz lavaret gaou abaoe m'oun ganet!



Neb en dije selaouet ouz ar brezegenn hir-mañ en dije dastumet daou dra: da genta, douget e oa Korfdir da brezegenni, d'an eil, ne oa ket gwall speredek. Reiz e vije bet an dastumadenn marteze, gant eun trede tra ouspenn: ar goell burzudus, kevrinus a labour e Breiz en ugentvet kantved, hag a zoug hor bro, daoust d'ezi, war an hentou nevez, a oa ivez o koeñvi empenn fetis ar barner, hag 'ouz e lakaat, evel meur a hini en e raok, da goll an Nord ha da rambreal muioc'h eget m'en dije graet dre natur.

— N'oun ket Gall, eme Rojer. Breizad oun.

Bruzunet Aoter an Aoteriou.

— Petra lavarez, hailhevod?

— Goulennet ec'h eus diganin lavarout ar wirionez. Me 'lavar ar wirionez, me. Klevet em eus kement ger en deus rannet An Eostig.

Ar gwad a savas da zioujod ar barner.

— Kae kuit! emezañ d'e vab, ha dioustu!

Rojer a yeas kuit.

— Ar paotr-se a selaou eus a-dreñv d'an doriou! Netra gantañ da ober!

## IV

E-pad an noz e tihunas Rojer, hag e kredas d'ezañ merzout adarre evel trouz eur rendael e kambr e gerent. Adserri a reas e zaoulagad, avat, ha trumm e voe morvitellet adarre.

## V

Feliz ivez en doa prenet *Breiz Atao* e stal al leurenn Wilson. Mont a reas da azeza e Kafedi ar C'henwerz, da veza sioul eur pennad, a-raok adkavout ar vuhez, da lavarout eo, broud an orged ha samm an dilevenez. Eun dournad kelaouennou ha tri pe bevar romant a lakaas en e gichen. O klask lenn e oa bet adalek kreisteiz. Prenet en doa pep kelaouenn ha pep levr an eil war-lerc'h egile, hep dont a-benn da heulia dek linenn bep taol. Neuze e oa pignet en e gambr, ha klasket en doa skriva. Eun danevell a oa bet oc'h en em stumma en e benn, tra m'edo o kantren dre ar straedou. Hogen berr e chomas dirak ar paper gwenn. Diskennet e oa war ar straed d'an eil tro, e spi gwelout en eun tu bennak eun adskeud eus e huñvre.

*Breiz Atao* a souezas hag a ziduas e spered. Klevet en doa unan bennak o venegi ar gelaouenn. Netra nemet ar mennad a hañvale d'ezañ beza fresk ha nevez ha dedennus. Lenn a reas an niverenn penn-da-benn, a-wechou o vousc'hoarzin. Eun dra bennak a blije d'ezañ meurbet: an dibarded a ouie kavout enni. Ne oa heñvel ouz kelaouenn all ebet. Eun arzour hag eur barz a c'helle bourra enni. Pennadou 'zo a oa skrivet gant gwir skrivagnerien, speredek, akuit hag ampart. O soñjal er c'helaouennou pemdeziek, er sotoniou a roont d'an holl da lonka, e c'houlennas Feliz outañ e-unan petra c'hortozent da gemer ar re-se da genlabourerien. Pe gentoc'h, petra c'hortoze an dud da zilezel ar c'helaouennou bras evit lenn ar gelaouennmañ. Dioustu e kavas ar respont: biken ne c'hello bleunia eur gelaouenn re vat. Bez' ez eo eur gelaouenn evel eur romant: da ober berz, e rank kaout dek ha



pevar-ugent dre gant a ziotachou. En doare-se hepken e c'hell ar boued beza goet gant spered an den boutin. Eul lodenn a drenkenn ha nao lodenn a zour.

Evel-se eta, a brederie Feliz, emaoun en eur vro geltiek. E-doug e veajou dre ar bed e oa kejet meur a wech gant Iwerzoniz. O c'haret en doa. D'e ugent vloaz e rede dre genliorzou London, a-hed kaeou an Daouez, war draezenn Brighton, o tibuna barzonegou Yeats damuhel. Eur beleg iwerzonat en doa anavezet er Stadou Unanet, hanter ziskiant, a ouie dibuna marvailhou a-hed eun nozvez hep ma 'z afe morse e faltazi da hesk. O lenn *Breiz Atao*, hag o kounaat kementse, e wiskas ene Feliz al liou keltiek. Hag heñ da skriva eur varzoneg hir raktal war baper-lizer ar c'hafedi, etre pevar bourc'hiz o c'hoari kartou hag eun itron o rei tammou sukr d'eur c'hi.

Bremañ, a soñjas Feliz, e karfen kavout unan bennak da lakaat va skrid e brezoneg.

## VI

— A ! A ! an dimezellig a ya da redek an tavarniou, hag a zeu goude da bismiga ha da rebech o doareou d'ar re all. Lavar n'em eus ket gwelet ac'hanout o vont er c'hafedi; ha disul diweza ivez, war ar straed Siam, gant eur martolod yaouank !

Dina a ruzias betek gwriziou he bleo, ha ne lavaras mann. Tabut a oa savet en ti adarre, etre ar voereb hag ar verc'h yaouanka. Klasket he doa Dina habaskaat. Setu ar flipadenn he doa paket digant he c'hoar.

Kounnaret ar voereb gant Marie-Thérèse. Ne daolas ket pled, nemet da lavarout:

— Koz a-walc'h eo Dina da c'houzout petra he deus da ober.

An dra a oa gwir. Hogen gloazet e oa bet Dina betek e korn kizidika he c'halon. Ne reas diwar neuze nemet selaou ouz an diou all o rendaeli, an eil ken gwaz, ken divez, ken rust, ken diemzalc'h hag eben. Perak e laka an tonkadur eneou fur ha poellek, blizidik, douget da zibab atao ar pep uhela, o striva atao da wellaat, e-kichen eneou boutin, laouen gant ar pez ez int, loenheñvel? Edo Dina, etre he c'hoar hag he moereb, evel annezer eur blanedenn diamen, kouezet war an douar. Hag ar baourentez ouspenn. Tu ebet da bellaat, da ren eur vuhez a ziforc'h, er stal striz ha teñval, hag an diou gambrig a-us. En eur faobourz disliv, e-kreiz an digened hag ar fank. Hep arz, hep c'hoariva, hep sonerez, hep netra da laouenaat. Nemet bepred an hevelep tud o vont hag o tont: maouezed gant o samm pourveziou, micherourien, garmou bugale, tramgirri ha tumporellou-dre-dan. Hag an hevelep traou : tiez ha mogeriou hir ha skritellou lous, roget, damzispeget gant ar glao. Tu ebet da dec'hout. Hag ar yaouankiz o tremen. Tremenet marteze. Ene digenvez, degouezet eun deiz gant eun tasmant : Breiz. Perak eno ? Ar menoz a entanas rouaned, duged hag armeadou gwechall, a oa deut da chom en ugentvet kantved en eun nebeut kalonou, ne vern e pe lec'h. Evel-se e strew an avel had eur wezenn vras. Ne ouie Dina nemet souezi ha souezi ha souezi adarre rak ar c'hevrin-se. Breiz, avat, a oa bet skerijenn he buhez. Deski ar brezoneg, gortoz niverenn *Breiz Atao,* damlenn an holl bennadou war eun dro dioustu pa zegoueze, lenn-dilenn, lenn hag adlenn. Eur sec'hed. Plijadureziou bihan. Er miziou diweza, komz gant ar re all, taget gant ar c'hleñved-red evelti. Komz gant Renan. Gant Ronan kentoc'h. Rak abaoe m'o doa lennez a-gevret « Buhez ar Sent », en doa kavet e oa Ronan furm reiz e ano. Plijadur e-leiz he doa bet gant Breiz. Plijadur verr. Bremañ edo ar rod o trei. Muioc'h a c'hlac'har eget a blijadur. Piou ne wele ket e oant eur bagadig tud hepken ? An had a vleunie. Perak ne vleunie ket founnusoc'h ? Perak kement a boan, ha ken nebeut a frouez? Goapaet e veze an emrenerien dre-holl. Ar Stad. Ar c'helaouennou. Ar vourc'hizien. Kement galloud bras a oa, a-enep. Ar werin, dizeblant. Hag amañ unan, ahont unan all, o c'harmi e-kreiz an engroez evel e-kreiz ar gouelec'h. Eun huñvre neuze nemetken? Mat da vaga eneou na ouient ket en em vaga a-hend-all ? Koumoul. Digalonekaat.



## VII

Er sul-se, diouz ar beure, e oa aet Erwan da c'hortoz Renan e traoñ ar straed Siam, e-kichen ar pont bras. Eul lizer digant Renan en doa bet en derc'hent. Eul lizer skrivet e brezoneg. Koulskoude e tlee Renan gouzout ne oa ket barrek e geneil da lenn yez e vro, ne vern pe vras c'hoant en doa da zeski. Aet e oa raktal da welout Dina. Hogen taolet e oa bet er-maez gant ar voereb. Trei-distrei a rae al lizer en e c'hodell. Eun dra bennak a bouez a oa warnañ, pe a-hendall ne vije ket bet kaset. N'en doa Renan abeg ebet da skriva d'ezañ. En em welet o doa d'ar gwener. Gouestlet o doa en em welout adarre d'ar sul. Erwan a selle nec'het tro-war-dro. N'en doa ket klasket pell amzer kompren al lizer. Meizet en doa hepken ne oa

netra vat da c'hortoz dioutañ, nemet trechal hag ambloari.

Mont-dont a rae a-hed an aspled. Ar bagou karget a vartoloded a roufenne ar stêr, o tont dres a-rez d'ar radellou. En eun taol-lagad e oa goloet ar radell gant paotred o gouzougenn c'hlas, ar re genta o lammat pa ne oa ket harzet mat ar vag c'hoaz. Neuze pignat a-strolladou gant diri koad ar pont bihan, ha gant an diri houarn a gas d'ar straed Siam, war-du ar gwin gwenn, ar merc'hed hag al librentez.

Renan ebet. Tud eus e vourz. Ne gredas ket Erwan goulenn outo. Al lizer a oa en e zourn. Taravat a rae e viz-meud ouz ar golo, o tamc'hoanagi, moarvat, e teuje ar c'hevrin er-maez evel-se. Aet e oa ar vag diweza. Digenvez ar radellou hag ar stêr. Erwan a gerzas goustad etrezek leurenn ar C'hastell, dibal ha divall evel eun den en deus eun devez goullo dirazañ, hep abeg ken da veva.

Ha sed o tiboufa diouz traoñ straed ar C'hastell, prim-ha-prim evel boaz hag hep sellout ouz nikun, Alan Kerdiner, o vont rag-eeun etrezek ar pont.

Erwan a yeas davetañ.

*Keneil ker,*

*Arabat d'it chom ouz va gortoz disul. Eun enklask a zo bet graet a-zivout niverennou eur gelaouenn a anavezez, bet skignet e-touez martoloded ar bourz. « Abostolerez a-enep Bro-C'hall er verdeadurez vrezel » a ra an ofiserien eus an dra-se. Gwerzet oun bet gant unan bennak. Setu-me dalc'het da vont war zouar betek... ne ouzon ket.*

*Va gourc'hemennou d'an holl, ha d'it a greiz kalon,*

RENAN.



Perak en doa skrivet Renan e brezoneg, ne lavare ket. En abeg da se, avat, e voe fromet-meurbet an daou grennard. Hag i dioustu da welout Renan en o spered chadennet e strad al lestr, touzet e benn, eun dorz vara krin hag eur picherad dour ouz e dreid, o c'hortoz ar mare ma teuje an archerien o stirlinkat al-c'houeziou pounner d'e stleja betek kambr ar C'huzul a Vrezel, daou vartolod en a-raok, daou vartolod en a-dreñv, ar vaionetez ouz beg o fuzuilh

— Ret e vo d'it devi al lizer, eme Alan.

— Hag e rin dioustu, eme Erwan.

Mont a rejont da zevi al lizer war aspled douvez ar C'hastell.

Neuze, peogwir e oa deiz an darvoudou bras, e tisplegas Alan an abadenn a oa c'hoarvezet gantañ e ti Rojer.

Nebeut e soñje Alan, tra ma pigne gant skalierou ar Gorfdired, peseurt arne a oa prest da darza a-us d'e benn. Ramzez he c'hi trifennek e penn Kanienn ar Guped, ne Mev ar Rouanez vras e barr he c'hounnar zoken, ne oant ket meurdezusoc'h na spontusoc'h da welout eget an Itron Korfdir, en he *négligé*, da lavarout eo, en he sae-diabarz, kofignonou ruz ouz he zreid, o heja he fennad-bleo trouc'het-berr, he genou dizant digor-bras e-giz eur vougeo du, — evel ma teuas, er sul-beure-se, davet ar paotr yaouank war ar pondalez.

Naered o fuc'ha. Grizilh war an doenn. Kant siminal-lestr o c'houitellat. Bourbouilhadeg mil kaoter. Kant mil nijerez en oabl. Mogeriou koz ar C'hastell o koueza en o foull. Kanoliou. Dournerezed. Traoñ war grec'h. Krec'h dindan traoñ. Milin-avel. Milin-dour. Eskern e bleud.

— Biken mui ne lakaot ho troad en ti-mañ, aotrou. Grit d'in ar blijadur diskenn, ha buan.

Alan Kerdiner ne oa ket Kouc'houlan.

Trei kein a reas.

VIII

Tud eürus a zo war an douar, a c'hell kaout o flijadur e pep lec'h hag ober goap eus pep tra, tud dibreder a oar skarza ar glac'har hag an trubuilh diwar o hent, diarbenn pep darvoud dic'hortozet gant eur fentigell, tenna e flemm diouz broud an tonkadur.

Tud all a zo, en enep, na ouzont nemet en em dregasi en aner, atao dare da ober eus pep bilienn eur menez, hag eur gorventenn eus an distera mouchigavel.

Eus an eil rummad-mañ e oa eilkabiten al lestrbrezel K...

D'ezañ e oa bet dizoloet doareou ar martolod yaouank Renan. Hag heñ dioustu da zebri e spered ha da grignat e empenn gant ar soñj e c'hellje beza tamallet eun dra bennak d'ezañ. Eur Breizad e oa, eus Lanlon, treut, hirventek, dimezet, gant pevar bugel. Eur servijer leal. Eun den onest. Dre hirboan hag hirstudi hag hirsentidigez e oa tremenet a vartolod boutin da uhelofiser. Eun den paour. Eun tiegez bras en doa da veva ha da sevel.

Pa zegouezas ar c'habiten, avat, — eur paotr yaouank koz eus mervent Bro-C'hall, a oa bet war ehan e-keit-se, — ne badas ket pell ar c'hoari. Kement a voe kontet d'ezañ e lakaas da vousc'hoarzin, ha da c'hoarzin kreñv pa voe diskouezet d'ezañ niverennou ar gelaouenn.



— Degasit d'in ar paotr-se, emezañ, ma « walc'hin e benn d'ezañ ».

Renan a zeuas dirak ar c'habiten. Eur gentel a voe graet, war an ton farsal, a-zivout Breiz, ar bragou-bras ha koef ar Bigoudenned, — a lakaas an eilkabiten da hiraat e vuzellou gant ar c'herse, ha Renan da starda e javedou gant ar gounnar.

Pa voe echu, e voe roet da Renan eun dournadig levriou mat da lenn, istor martoloded Dixmude, ha re all. Kaset e voe kuit gant madelez hag ugent devez kastiz.

IX

Nebeutoc'h a vuhez a voe en dro-mañ e tolpad an emrenerien. Pevar hepken en em gavas er c'hafedi. Alan, Erwan, Dina ha Renan. Hag i da zibuna o zrubuilhou, ar re da vihana a c'hellent dizolei d'ar re all. An trubuilhou kuz, avat, a oa ar re c'hloazusa.

Kaer e oa an amzer. An nevez-hañv o tont. Eun enderwez sioul a viz meurz. Leun an oabl gant bannou melen an heol. Gouyen an avel, hogen klouar an aer er goudor. War ar straed ne oa ken a fank. Sec'h ar paveziou ha mibin an dremenerien.

Doue a gemeras truez ouz ar pevar emrener bodet en-dro d'ar prenestr, ken kañvaouus da welout ha kerent paour deut a bell evit douaridigez eur c'har peuzdianav. Eun tammig fent a roas d'ezo e-giz digoll.

Eur c'harr-dre-dan a chomas a-sav dirak ar c'hafedi. Gwelet e voe o tont er-maez an Ao. de la Chablière, ha war e lerc'h eun aotrou, bras ha moan, frierer, lunedou glas o kuzat e zaoulagad. Erwan a lavaras e oa an Ao. Bimbochet. Ne oa ket, avat. An Ao.

Gogez a oa e ano. Dastumet en doa arc'hant e-leiz o werza tiez hag o lakaat re all da labourat e-giz morianed evitañ. En doare ma oa bremañ eur mondian, a c'helle bale dre ar vro en e garr-dre-dan evel ma kare. Ma 'z eus tud a goll pep tra o labourat evit Breiz, ez eus tud all ivez a oar ober o mad eus an emzao evit koeñvi o yalc'h ha gounit brud en eur gavout abeg e kement a ra ar re all, hep ober netra o-unan. An Ao. Gogez ne rae netra. Hogen komz a rae atao. Diaes e vefe bet kavout etre Beg Sant Vaze hag ar stêr Gouesnon eun teod gwasoc'h eget e hini. Piz e oa ouspenn, evel ar re a fell d'ezo pinvidikaat, hogen pisoc'h c'hoaz, rak ne oa ket tostoc'h ouz e groc'hen eget ouz e wenneien. Meneg a veze gantañ alies eus ar pez a oa d'ober da savetei Breiz. Hogen morse n'en doa graet eur prof da gelaouenn na da gevredigez ebet, morse n'en doa roet, da gaout eun dra bennak, netra ouspenn ar gont rik, morse n'en doa lakaet e zourn, pe e fri kentoc'h, en embregerez ebet nemet p'en doa c'houeset gounid evitañ.

An Ao. Gogez eta a voe pedet gant an Ao. de la Chablière d'ober eur brezegenn gentelius d'ar yaouankiz, deut eno, emezañ, a-ratoz-kaer d'e selaou.

— N'em eus paperenn ebet, eme Gogez, e galleg, (e yez a viskoaz hag a viken) ; n'em eus paperenn ebet, ha ne c'hellan ket ober eur brezegenn. Hogen kemer a rin eur banne porto, emezañ d'ar mevel a oa deut da zegemer kemennou an ostizien nevez.

Kenta tra a zisklerias goude eo ne oa ket ezel eus « Strollad an Emrenerien », nemet deut e oa d'ober plijadur d'e vignon de la Chablière (ha da glask gwerza d'ezañ eur c'hoz ti bennak, ar pez na lavaras ket). War-lerc'h se e c'houlennas digant ar re all piou a



anavezent e-touez renerien ha blenierien an emzao, hag e stagas da zislonka droug diwar o fenn, holl gwitibunan, ken na voe dare kalon an dud yaouank da heugi. Etre daou e komzas eus e labouriou-heñ, eus arzou Breiz, an arz relijiel dreist-holl, a felle d'ezañ adveva. Den ebet ne ouie gwelloc'h egetañ, e-keñver se, peseurt hent a oa da gemer. (O veza avat ma ranker, evit seveni pep mennad, ouspenn kaout eun tamm ijin, gouzout dispign ha koll arc'hant, goude dek vloaz a fistilherez, n'en doa graet Gogez nemet eur groazig hag eur c'hantolor, gwaz a se da ilizou Breiz, a oa re baour d'e baea).

Etre kredi hag amgredi, dibabet o doa ar pevar yaouankiz en diwez ober goap. Goulennou farsus a rejont, a voe respontet dic'hoarz, a-wechou gant la Chablière, a-wechou gant Gogez. Hemañ, emhoalet gant e vouez heson, eun tammig re heñvel, koulskoude, ouz eun hinnoal, a gendalc'has da gaozeal betek ma voe galvet ar mevel gant la Chablière, a baeas.

Neuze e savas ar genaoueg bras, ar pikol azen dispered. Hep dale e pellaas ar c'harr-dre-dan, o lezel pevar bugel fall laouenaet-holl gant ar furlukin kaset daveto gant an tonkadur.

DIWEZ AN EIL PENNAD

*(da genderc'hel)*

ROPARZ HEMON.

# Kanenn da Gornog

O vont a-dreuz ar gouelec'h kras,
o vont a-dreuz an arne du,
abaoe kantvedou
e kerzomp davedout,
o Te, Touell hor Yaouankiz,
Kornog!

A! pal hoalus da inizi
o skedi war dremm da voriou,
e-giz daoulagad merc'hed Keltia!

Marz da vor tregernek, divarvel ha skinus,
a ro bep abardaez d'an Heol, roue-doue,
gwenvidigez flammek e gouronkou livrin!

Traoniennou glas o wilioudi bleuñvegou aour,
hag o tridal, mezvet gant avel sart...
Na keuz ennoc'h, na kañv, na kleñved, nag anken.

Kornog glas, Kornog alaouret,
evit mont davedout,
hon eus dilezet hinon ar meneziou;
hag ez eomp e-biou d'an tachennou ar strujusa,
hep ehana;



hag ez aimp, hep keuz na klemm,
hogen el levenez o ledanaat,
ni, ar wazed kreñv,
ar merc'hed gwenn kenedus,
galvet ganit,
war-du ennout,
Kornog!

Rak da c'halv a gane:

Brud a vo e-touez an dud gant gouenn Keltia,
hag e teuio eun deiz ma vo rouanez war bed.
Flammina ' ray e Kornog, e-giz Heol Ior;
hag e stouo an holl dindan beli gouenn Keltia,
hag e veulo an holl galloud ha kened gouenn Keltia.

II

Kornog!
Sinadurez an andoniou lirzin ha boull,
hesonerez an dour sklintin o piltrotat,
e-touez ar gwez, war ziribin ar runiou glas!

Grougoñs sioul ar gudon e goudor an elo,
hag, ez-drumm o strakal er mintiniou gleb-gliz,
garm an hemolc'h ha pimperlamm mirc'hed Keltia!

Kornog!
Liorz tonket da vleuniadeg bugale gouenn santel Keltia!
Kornog! Kornog! eñvor ar baradoz kollet!
A gened! a c'halloud! uhel, alouber, drant,
diouz ar c'huz-heol, dor limestra serret warnout,

Setu pell ' zo m' en deus tarzet da c'halv.
Hag, o tridal gant ar goanag, ez eo savet gouenn ar Gelted.

Mont a ra davedout, abaoe kantvedou, hep ehan nag astal.

Hogen a-hed hentou ar bed,
gwasoc'h eget ar gouelec'h kras,
gwasoc'h eget an arne du,
e c'houzañvomp droukrañs mab-den
ha lezenn galet ar vuhez,
ha brezel garo ha maro.

Kerse, avat, gant neb a glask mirout ouzimp mont davedout.
Freuz ha reuz hag hirvoud, ha kañv a vo e c'hobr.
Netra na den ne vir ouzimp kerzout war-du ar pal.

Nemet pa bign tan-gwall ar c'hêriou kastizet,
pa dec'h gant e strafuilh bagad an drouziwez,
hag, en-dro d'in, pa youc'h an holl gant lorc'h an trec'h,
e leñvan d'eoc'h, gwazed yaouank Keltia santel,
drouklazet o tifenn uhel-vennad ar Ouenn.
Nep kogell-eñvor, nep kanaouenn varz
ne zaskoro d'imp mousc'hoarz ho tent gwenn,
ha biken mui ne drivlio korfou gwevn ar gwragez
gant gwask hoc'h izili gourel.

Keuz am eus d'ar re a gouez kent diraez ar pal,
hag e nac'han douja lezenn griz ar vuhez
a c'houlenn gloaz ha laz da c'hobr evit pep berz.



Ha, koulskoude, Kelted yaouank, lazet en emgannou,
diskuizit sioul en ho peziou, war dachennou ar bed.
Kelted kadarn, ma 'z oc'h kouezet, n'eo ket bet gwenn ho stourm:
ne bleg ket choug Keltia santel dindan dismegañs ar vazyeo.

Sellit!
Du-hont, ma riskl an heol goustad davet afou ar mor difiñv,
— kanevedenn aour, ger-stur en e lufr —
e lugern ho kwad, e-tal an oabl doun:

Kornog!

Klevit!
El listri luskellet war houlenn ar c'huz-heol,
e kan ar roeñverien, dre ma skoont an dour.
Er c'han a sav anavezit ho hiraez.
A-hed kantvedou c'hoaz e tregerno, gredus:
kan ar goanag da ziogel al Liorz c'hlas.

Evit ma 'z ay mouez ar re-veo war ledanaat,
a! kanit gant ar roeñverien en hent war-du ar pal.
Ha brud a vo e-touez an dud gant gouenn Keltia,
hag e teuio eun deiz ma vo rouanez war ar bed.
Flammina ' ray e Kornog, e-giz Heol Ior;
hag e stouo an holl dindan beli gouenn Keltia,
hag e veulo an holl Galloud ha Kened gouenn Keltia.

**Y. DREZEN.**

# Balafenn

Bemnoz,
kerkent ha ma veze ar goulou war enaou,
em c'hambr dizarempred e nije eur valafenn,
hag e c'hoarie er sklerijenn,
bemnoz, bemnoz,
evel va huñvreou.

Er sklerijenn o krena e krene an eskell,
ha bemnoz ha bemnoz,
e tenesae dibreder ouz ar sklerijenn c'hell,
ar valafenn noz.

Hag e tegouezas e-kerz eun noz,
ma begas an tan e seiz an eskell kizidik.
Ouz kalon ar sklerijenn e kouezas ar valafennig,
ker buan hag an huñvreou noz.

... Em noz dizarempred
ne gren mui eskell er sklerijenn;
ar valafenn gloazet am eus lazet,
hag ouz ar speurenn em eus staget,
gant eur broud etre o eskell kloz,
siouaz d'in! an huñvreou noz.

J. RIOU.

# Lizerouigou

dous a garin evit c'hoarz beo da zaoulagad
e-lec'h ma vleunio bremaïk ar c'hoant,

dous a garin evit allazig sioul
da zaoulagad, m'o leugn a-wechou eun anken
ha war he lerc'h eun dilezel daleüs,

dous a garin evit ar frond kuzet
ez pleo a-fuilh pa gouskez goustadik,

va c'harout a rez-te?

ho taoulagad kemmus,
nepred n'o gwelis heñvel-mik d'ezo o-unan,
pa luc'hed ar mor d'an diskenn-heol, —
pa skuilh an noz steredou diniver
war c'horre divent an dour o luskella lienou, —
pa veuz-hi gant arc'hant glasvelen
birvidigez an aer hag an amzer.
o tanflamma evel eur forn gwenn-kann

hag o lakaat perlezennou war ho tal.

# Eeunded Wenvidik

c'houekted an neñv amliou,
mousc'hoarz eur plac'h, d'an derou-nos...
eürusted ar vugale en eur c'hoari...
da lenn barzonegou ar Varzed koz gwechall
ha kan-maro ma 'z int peurliesa...

c'houekted da verzout em c'hichen, mignonez,
da ene o trivlia
o trei ar pajennou nevez trouc'het...

c'houekted da santout evel dour
ruilh hor c'harantez boull,

el liorz, da ziwez-deiz,
pa strink al loar er Reter pella,
a sked eno tan eur prenestr ma veilher c'hoaz a-dreñv
d'ezañ...

e-kichen ar gwele gwenn
e-lec'h ma kousk kevrin a ziguzo
d'hon eneou diereet an dishualded werc'h,



hon ambrougo d'an neñv
dre diri aour an huñvre douellus...

tost d'ar c'horf a voe da ginnig
d'ar c'hoant garo a drubuilhe hor c'halon,
evel gwechall, war ar mor bras divent,
dindan broud kuz a c'hoanage hor youl...

ha d'ar mare ivez ma 'z aio kuit ar vuhez,
ardivink frailhet gant stroñsadennou diniver,
ma stou en hor c'hichen ar vignonez dreist-karet
a ouezo tevel ennomp morc'hedou koz o kroza...

G.-B. KERVERZIOU.

# E krabanou ar Spont

Mae 1916. Koad « Bethelainville », en tu kleiz d'ar « Meuse », a vann keñou loued e wez fao etrezek oabl flamm an nevez-amzer. En o skeud, war an douar distrempet gant glao an noz, renkadou teltennou izel, e lien melen, a zo skignet amañ hag ahont, hag en draonienn e weler keginiou-war-rod o tivogedi.

Azezet en touskan, e gein harpet ouz gwrizienn deo eur favenn, emañ Erwan o poania da liena e dreid gant bevennou trouc'het en eul lien-fri. Toull-didoull eo e ziweza re loerou berr, stammet gant e vamm. N'en deus ket nemeur a fiziañs e ve al loerou berr « rusian », evel ma leverer, kenkoulz diouz e dreid tanet. — « Ne deo kement-mañ », a soñj-heñ, « nemet eun diaezamant muioc'h er c'hoad daonet-mañ. Re vrao edo an traou ganimp e « Changy » m'omp bet eur miz pe dost o tiskuiza, eur wech diskennet diouz « Maisons de Champagne ». Gwelout a reer bremañ da betra e tenne an amzer vak-se ken dibreder e yaouankiz an nevez-amzer. Emaomp war dalbenn « Verdun ». Gwell a se d'an neb a zeuio en dro! »

Diouz an abardaez, en derc'hent, a daol trumm, barradou obuziou 150, tennet a-bell, a zo deut da darza e-mesk ar c'heginiou. Nouspet mul a zo bet



toullgofet hag eur c'heginer bennak ouspenn. D'an darzadenn genta, Erwan evel meur a hini all en deus splujet dindan lienenn voan e deltenn, imor ha c'hoarz ennañ war eun dro, o soñjal e rae evel ar struskañval, a gred d'ezañ beza er gwasked pa guz e benn a-dreñv eur maen.

Bremaik e loc'ho, gant ar serjant-fourer hag ar serjant Rivet, war-du « Esnes » da anaout an hent evit blenia ar gompagnunez pa zegouezo, war dro hanternoz, tost d'ar foziou-difenn.

Emaint aet e-biou da zismantrou diweza eur geriadenn, leun a ganolierien. Goulennet o deus outo an hent hag ez eo bet diskouezet d'ezo ar wenodenn-mañ a bign gant tor ar run noaz betek « Esnes », puchet en draonienn en tu all anezañ.

Tomm bero an heol. Santout a ra Erwan ar gwad o talma ouz e zaou ividig dindan goudor grizias an tokarn, hag ar c'houezenn o tiskenn gant e livenngein. En e votou re frank, e dreid a zeu hag a ya e dour o c'hlogorennou flastret.

Evel eur vleunienn zu, eun darzadenn a zigor, eeun dirazo, war lein ar run, tost d'ar wenodenn. Amzer o deus, dre ma pignont, da jedi e kouez eun obuz 150 war o hent, bep teir munetenn bennak. Da c'houzout eo ha gallout a raint krapa buan awalc'h etre daou daol. Eun tamm terzienn a grog enno. Sec'h e teu o gourlanchenn. Pucha a reont bremañ da bep taol. Harp int ouz al lec'h risklus hag e stampont founnusa ma c'hallont. Re ziwezat! Eur fraoñvadenn spouronus a ziruilh a-bik warno. Ken prim o deus lammet a-gostez m'en em gavont o zri, n'ouzont dare

penaos, stok-ha-stok e strad eur foz-difenn, tri c'hammed pelloc'h. Poent oa! Bouzaret int gant an tarz garo. Krogailh, douar ha moged flaerius a zeu warno. Arabat eo chom da goza war an dorgenn-mañ. N'eo ket bale a reont ken. D'ar red e tiskennont gant an diribin, eul levenez gouez o krena en o c'hreiz.

▼

Dirazo « Esnes » a zispak he dismantrou a-liou gant an uloc'h hag ar c'heuneud losket. Izelaat a ra an deiz ma kemer pep tra eun doare truezus. Kleier an iliz a zo diskaret war lez ar straed veur. C'houez ar rost a zo gant an tiez evel pa vefer o paouez laza an tan gwall.

— « Rakkambr an Ifern », eme Erwan etre e zent. « Piou a soñj d'ezañ emaomp e miz mae, miz ar bleuniou! »

Tost d'ar vered ar serjant-fourer a zo aet tre en eur c'heo da c'houlenn diskleriaduriou. Setu heñ ermaez.

« Amañ tostik, war an dorgenn, emañ ar rann foziou a dleomp derc'hel. »

Hag e savont a-dreuz al liorzou gwastet, gant o gwez mogn, strobet a orjal dreinek. Erruet int. War lez ar foz, kouezet a-c'houen e gein, eur pikol morian — lazet abaoe peur? — a zigor war an oabl goullo, gwenn e zaoulagad divuhez. Nozi a ra. War an araok, n'ouzer dare pelec'h, eur soudard gloazet a c'halv e gamaladed war e sikour. Skuisoc'h-skuiz e sav e glemm er serr-noz kridiennus. Soñjou pennfollet a ziroll e penn Erwan. Diskennet eo an daou serjant en eur c'heo bennak, hag heñ, skuiz-maro, ken gwiridik e dreid dindanañ ma n'hell mui chom en e sav, a c'hourvez war lez ar foz, e benn war e sac'h, evel ar morian-hont. Distrempet eo an douar gant ar glao a ra bep noz. Daoust ha santout a ra Erwan an anoued o tont d'e gorf diouz ar pri, a-dreuz e zilhad, gleb gant ar c'houezenn? Marteze. Met petra 'vern! en em rei a ra da gousket.

▼

Dihunet trumm eo bet gant ar safar. Sevel a ra, dispourbellet e zaoulagad en e benn. Sklerijennet eo an noz teñval gant eur skleur euzus. Aze en traoñ dismantrou « Esnes » a zo an tangwall enno. Obuziou a bep seurt, a bep nerz, e-leiz a re loskus en o zouez, a darz dibaouez.

« Rakkambr an Ifern? » eme Erwan. « An Ifern end-eeun, ya! »

Hag ez en em sant dister ha dinerz dirak an arvest braouac'hus ma n'eus den d'hen emskeudenni nemet ar re siouaz! o deus paret o daoulagad warnañ.

— « An dennadeg-harz war ar vourc'h, eme eur vouez e-kichen Erwan. « Deiz ha noz e krog evel-se bep eur, aliesoc'h a-wechou. » Daou zervez 'zo, hon eil batailhon a zo bet paket gantañ. Eun den war dri a zo chomet e-barz. »

Eur soudard eo, deut er-maez eus ar c'heo gant ar serjant Rivet, a gomz evel-se. Emañ o prienta e sac'h da vont kuit.

— « Hag ar paour kaez a zo aze en tu bennak o c'hervel, ne daio den d'e gerc'hat? » a c'houlenn Erwan.

— « Eo, m'en deus unan bennak c'hoant da chom da vervel gantañ! » eme ar soudard en eur samma e sac'h hag e fuzuilh, hag ez a kuit.

▼

Deut eo Rivet e-kichen Erwan ha, skoaz-ouz-skoaz, e sellont ouz an tantad boemus, leun a darziou kurun. Dre aze eo e tle dont ar gompagnunez dizale. Dre aze eo d'ezo mont war hec'h ambroug.

— « Ar c'houlz eo », eme ar serjant-fourer tost d'ezo. « Ret mat eo ez afe unan ac'hanoc'h dioustu. »

— « Piou a gav d'eoc'h a c'hello mont a-dreuz eur seurt dislonkerez tan hag houarnaj? » eme Erwan c'houero, o soñjal en e gamalad Lilier lazet e Posen-Champagne. « Fur e ve gortoz ma loskaio eun tamm an dennadeg-harz. »

Munutennou a dremen, e-leiz pe nebeut? Hini anezo ne soñj sellout ouz e vontr, nemet ar fourer marteze, rak e vouez a glever adarre, startoc'h.

— « Ret eo! Ret mat eo! » emezañ, o soñjal e gourdrouzou ar c'habiten ma ne vez ket aet eeun an traou.

— « Aesoc'h eo gourc'hemenn eget ober! » eme Erwan outañ e-unan.

Sellout a ra ouz Rivet. Rivet a sell outañ. O daoulagad a dle beza evel re an dud kondaonet d'ar maro, ha Rivet, bet e Maroko, bet gloazet e « Montmirail » e penn kenta ar brezel, a lavar sioula ma c'hall!

— « Mont a ran da welout. » Hag heñ kuit.

Kouezet eo Erwan adarre war an douar yen. Ne chom ket gantañ nerz a-walc'h zoken evit sellout.

.....................................................

— « Erwan » eme mouez wenn ar serjant Rivet, harp outañ, « n'em eus ket gallet kaout va hent! »

— « Ret eo mont! Ret eo! » eme raktal mouez hegasus ar fourer.



— « Deomp » eme Erwan imoret, hag e sav war an dachenn, diwisket gantañ e harnez soudard nemet e dokarn hag e voest-vaskl. Diskenn a ra d'ar red etrezek an tangwall. Eul lamm. Ger Kambron a darz etre e vuzellou. Eun eil. Eun trede. Luziet brao e-kreiz eur rouedad orjal dreinek hanter guzet er geot hir. Torret krenn eo an tiz a oa warnañ.

— « Ar serjant en deus bet aon », emezañ e-unan. « Perak n'em bije-me ket? »

Hag en-dro. An dennadeg-harz, avat, a baouez tamm ha tamm ha, pa ziskenn Erwan er foz-difenn eo evit lavarout d'ar serjant Rivet:

— « Ne gavan ket va hent kennebeut, serjant. Ha mar dafemp hon-daou a-gevret? »

— « Deomp! » eme ar serjant sederaet. Hag e tiskennont en dro-mañ dourn-ouz-dourn, evel daou vugelig o vont d'ar skol. Trouz ebet ken. Mervel a ra an tan er vourc'h. Ne dle mui beza kalz a dra da zevi er paour kaez dismantrou-se; hag e kerz an daou zen, digor eveziek o diouskouarn war-du an adreñv ma teu ar maro ken trumm ha ken puilh pa grog da skei. Emaint deut en tu all da « Esnes », war an hent bras a gas da « Monzéville ». Azeza a reont war eur bern postou prenn a zo aze, yac'hoc'h d'ar c'horf eget an douar gleb. Hag e c'hortozont...

Ouz skleur disliv al loar o sevel a-us d'ar Run 304, e welont o tont gant an hent eur renkennad skeudou spisoc'h-spis.

— « Piou a zeu aze? » eme ar serjant.

— « Unnekvet kompagnunez », eme mouez start ar c'habiten Renaud.

Hag e savont

— « Mat eo aet an traou ganimp betek-hen », eme ar c'habiten, en eur sellout ouz an dismantrou, c'houez ar suilh ganto. « N'eus bet den gloazet. »

Hag e teuont war-raok. .Moueziou faez a glever er renkadou:

— « An ehan! An ehan! »

— « Skuiz an dud », eme ar c'habiten en eur drei ouz Erwan. « Gallout a rafemp ober eun tamm ehan amañ? »

— « Amañ? » eme Erwan, o skrija betek blenchou e vleo. « O nann, kabiten! Mar krogfe adarre da skei an dennadeg-harz a zo bet bremaik, n'ouzon dare hag eun unan ac'hanomp a yafe kuit dibistig! »

Hag e kendalc'h da vale.

— « Reder an diaoul, te 'zo skañv da dreid! » a glever o c'hourgomz, gwech amañ, gwech ahont. « Amzer a-walc'h ac'h eus bet da ziskuiza e-keit ha m'edomp o poania dindan hor samm. Te, n'eo ket pounner da hini, reder an diaoul, landreant! »

Klevout a ra Erwan moarvat; hogen ne soñj nemet fraesoc'h a se en tangwall leun a darziou kurun, hag e kerz, hag e kerz, ar c'habiten, hep eur ger, war e roudou, hag adreñv ar c'hlemmou o vont war devel. Sed amañ an iliz. Eur pennadig c'hoaz hag emaomp e-tal ar vered.

Petra ' c'hoarvez? Evel pa vije aet, en eun taol kont, an oabl a-bez e tammou eo.

— « An dennadeg-harz », eme Erwan d'an ofiser, hep trei e sell diouz e hent el liorzou.

Sell' ta! Diskuizet-krenn eo ar glemmerien. N'emañ ket ken Erwan hag ar c'habiten e penn ar gompagnunez. A-gleiz, a-zehou, en despet d'o samm, e krap ar soudarded d'ar piltrotig gant ar dorgenn.



— « Paotrig! Paotrig! » eme unan en eur vont e-biou, « saveteet brao ec'h eus d'imp hor c'hroc'hen, genaoueien ma'z oa ac'hanaomp! »

Erruet er foz-difenn an holl a chom mantret, troet war-du an ifern bouzarus ma c'hellfent beza bet e-barz o youc'hal o garmadenn diweza, paneve...

Hag e sell ar c'habiten Renaud, hir-hir, hep ranna grik, ouz e reder yaouank m'en deus talvezet e spont, fenoz, o buhez, evit eur pennadig c'hoaz da vihana, da gement a dud!

ABEOZEN

# Kulhwch hag Olwen

GANEDIGEZ KULHWCH

Kilydd mab ar priñs Kelyddon a felle d'ezañ eur wreg da veva gantañ. Sed an hini a vennas kaout : Goleuddydd (Gouloudeiz), merc'h ar priñs Anlawdd. Pa voe aet da chom ganti, ar vro a stagas da bedi evit m'o dije eun hêr, ha bez' o devoe eur mab dre bedennou ar vro. Adal ar c'houlz ma tizas beza dougerez, e tiskiantas Goleuddydd hag e chomas pell diouz pep ti. Pa zeuas he foent, e tistroas d'he skiant vat. Erruout a eure elec'h ma 'z oa ar moc'her o vesa eun tropell moc'h ha diwar aon rak ar moch e wilioudas ar rouanez. Kemer ar mab a reas ar moc'her, betek ma teuas d'al lez. Badezi ar bugel a voe graet ha lakaat warnañ Kulhwch da ano dre m'oa bet kavet en eun toull houc'h. A lignez uhel oa koulskoude ; kenderv oa da Arzur. Lakaet e voe gant magerez.

MARO AR VAMM

War-lerc'h kement-se e klañvaas mamm ar bugel, Goleuddydd, merc'h ar priñs Anlawdd. Sed a reashi : gervel daveti he fried ha neuze lavarout d'ezañ:

— « Mervel a rin diwar ar c'hleñved-mañ, hag eur wreg all a venni kaout. Troet d'al largenteziou ez eo



bremañ ar gwragez. Divalo e ve d'it evelkent rivina da vab. Goulenn a ran ouzit chom dizimez betek ma weli eun drezenn dioubennek war va bez. »

Aotren a eure kement-se d'ezi. Gervel a reas-hi neuze he c'helenner daveti ha goulenn outañ kempenn he bez bep bloaz e doare na greskje tra warnañ.

Hag e varvas ar rouanez. Sede ma kasas ar roue eun den, bep beure da welout ha kreski a rae eun dra bennak war ar bez. Lezel a eure ar c'helenner da ober, a-benn seiz bloaz, kement en dõa gouestlet d'ar rouanez.

EIL DIMEZI AN TAD

Eun deiz edo ar roue o hemolc'hi. Dont a eure tost d'ar vered. Fellout a rae d'ezañ gwelout ar bez, dre m'oa e soñj da zimezi. Gwelout an drezenn a reas ha neuze kemer ali pelec'h e kavje eur wreg.

— « Anaout a ran eur wreg, « eme unan eus ar guzulierien », ha mat e terefe ouzit. Gwreg ar roue Doget eo-hi. »

Aviz e voent da vont d'ezañ. Laza ar roue a rejont ha kas ganto e wreg, he fennhêrez a-gevret ganti, hag aloubi douarou ar roue.

E TI AR WRAC'H KOZ

Eun deiz ez eas an Itron da vale hag e teuas e kêr da di eur wrac'h koz, hep dant en he fenn, hag e lavaras ar rouanez : :

— « A wrac'h, ha lavarout a ri-te d'in ar pez a c'houlennin ouzit, en ano Doue ? Pelec'h emañ bugale an den am skrapas dre nerz ? »

— « N'en deus ket a vugale, » eme ar wrac'h.

— « Gwa me, dre m'oun deut e kerz eun den divab. »

— « Ne deo ket ret d'it kement-se, » eme neuze ar wrac'h. « Diouganet eo d'ezañ kaout eun hêr diouzit ha pa n'en dije ket bet diouz eun all. Ne da ket ahendall da veza glac'haret : eur mab en deus. »

## BERZ AL LEZVAMM

Mont a reas an Itron ez laouen d'ar ger ha lavarout d'he fried :

— « Pe abeg a zo d'it evit kuz ouzin da vugale? »

— « Evidoun-me », emezañ, « ne rin ket pelloc'h. »

Kaset e voe tud davet ar mab ha dont a rejont gantañ d'al lez.

Lavarout a reas e lezvamm outañ.

— « Eur wreg a ve mat d'it kaout. Eur verc'h am eus a zerefe ouz n'eus forz pe zenjentil er bed. »

— « N'emaoun ket c'hoaz en oad da zimezi », eme ar mab.

Ha neuze hi hag eilgiria :

— « Toui a ran d'it da donkadur ne stoko da gostez ouz maouez ebet ken n'az po bet Olwen, merc'h Yspaddaden Penkawr. »

Kemma liou a reas ar paotr ha karantez ar plac'h yaouank a dreantas pep ezel d'ezañ, daoust n'en dije biskoaz he gwelet.

Hag e dad neuze ha lavarout outañ:

— « A vab, perak e kemmez-te liou ? Pe zroug a zo warnout ? »

— « Va lezvamm he deus touet d'in n'em bo gwreg ebet ken n'am bo bet Olwen, merc'h Yspaddaden Penkawr. »



— « Aes eo d'it kement-se » eme e dad. « Arzur a zo da genderv. Kae davetañ da gempenn da vleo, ha goulenn se digantañ da zonezon evidout. »

## WAR-DU LEZ ARZUR

Mont a reas ar paotr yaouank war eur jao glas marellet, d'ezañ pevar goañv oad, divorzed mellet start ha karn evel krogen. Eur rañjenn he lagadennou aour oa ouz penn ar marc'h, eun dibr aour uhelbriz dindan ar paotr ha daou speg arc'hant lemmet en e zourn; eur sabrenn, d'ezi da vent, betek ar beg, ilinad eun den bras, barrek da dizout ha da denna gwad d'an avel : herrekoc'h oa eget ar c'hlizenn genta diouz beg ar c'heotenn d'an douar pa vez ar muia a c'hliz, e miz mezeven. Ouz e groazell oa eur c'hleze dournell aour, gant eul laonenn aour, hag outañ eur groaz aour prigweret, warni liou luc'hed an oabl; e gorn-boud oa olifant. Araozañ e kerze daou levran bruchedet-gwenn, marellet, ouz kerc'henn pep unan eur gelc'hienn vein ruz, diouz pleg ar skoaz betek ar skouarn. An hini a oa diouz an tu kleiz a yae d'an tu dehou hag an hini a oa diouz an tu dehou a yae d'an tu kleiz, evel diou wenniliann-vor o c'hoari en-dro d'ezañ. Peder zaouarc'henn a stlape pevar c'harn e jao e-giz peder gwenniliann en aer a-us d'e benn, gwechou uheloc'h, gwechou all izeloc'h. Eur vantell limestra pevarc'hornek oa en dro d'ezañ hag eun aval aour ouz pep kogn anezi : kant buoc'h oa talvoudegez pep aval. Talvoudegez tri c'hant buoc'h oa en aour war e arc'henadou hag e stleugou ruzgwad, diouz penn e groazell betek penn e viz troad. Ne blege bleñchou geotenn ebet dindanañ, ken skañv oa trot ar jao e gase war-du lez Arzur.

## AN DIVIZ ETAL AN NOR

— « Hag eur porzier ez eus? » eme ar paotr yaouank.

— « Bez ' ez eus. »

— « Ha te ? na chom ket war dav. Berr eo da salud. »

— « Porzier e vezan evit Arzur bep deiz Kala Genver; hogen er peurrest eus ar bloavez, nemet en deiz-se, eo va letenanted, da lavarout eo Huandaw, Gogigwc, Llaesgenym ha Pennpingyon, a gerz war e benn evit erbedi e dreid, nann war-du an neñv hag an douar, nemet e-giz eur maen ruilh war leur al lez. »

— « Digor an nor-borz. »

— « Ne zigorin ket. »

— « Pe evit tra ne zigori ket? »

— « Emañ ar gontell er boued hag an died er c'horn-eva. Tripal a reer e sal vras Arzur. Ne lezer da vont e-barz nemet mab roue eur rouantelez anzavet pe an arzour a zegas e arz. Boued a vo d'az kon ha d'az mirc'hed, ha d'it-te jelkennou kig poazet ha pebret, ha gwin puilh ha sonerez dudius dirazout. Boued tregont den a zeuio d'it e ti an herberc'hidi, ma vez bevet ennañ an dud a bell vro hag an dïavaezidi n'o devez ket tizet mont tre e lez Arzur. Ne vi ket gwasoc'h eno eget gant Arzur en e lez. Bez' ez po eur vaouez da gousket ganti ha sonerez flour dirazout. Arc'hoaz da veure, pa vo digoret an nor borz dirak ar bagad tud a zo deut amañ hizio, dirazout-te da genta eo e vo digoret hag azeza a ri el lec'h a zibabi e sal vras Arzur, diouz al lein anezi betek ar goueled. »



— « Ne rin ket kement-se » eme ar paotr yaouank. « Mar digorez an nor-borz mat eo. Mar ne rez ket, me a zougo mez d'az aotrou ha dispriz d'it-te. Ha leuskel a rin tri garm war dreuz an nor-mañ ken na vo marveloc'h garmou adal Penn Pengwaed e Kernyw betek Dinsol en hanternoz hag Esgeir Oervel en Iwerzon. Ha kement a zo a wragez dougerezed el lezmañ a raio eur c'holl hag ar re ne dint ket a vo sammet gant eun droug ken bras ma troio ar vamm enno e doare ma ne vint biken brazez diwar hizio. »

— « Petra bennak ma c'harmi a-zivout lezennou lez Arzur », eme Glewlwyt Gavaelvawr, « ne vi ket lezet da vont tre ken na vin-me bet da genta o komz ouz Arzur e-unan. »

## DEGEMER KULHWCH GANT ARZUR

Ha neuze Glewlwyt ha dont d'ar sal hag e lavaras Arzur outañ :

— « Kelou eus an nor-borz a zo ganit ? »

— « Aet eo e-biou diou drederenn va amzer ha diou drederenn da hini-te kemend-all. Bet oun kent e kaer Se hag Asse, e Sach ha Sallach, e Lotor ha Fotor. Bet oun kent en India Veur hag en India Vihan. Bet oun kent en emgann an daou Ynyr pa voe degaset an daouzek gouestl diouz Llychlyn. Bet oun kent en Europa hag en Afrika hag en enezennou Korsika hag e kaer Brythwch ha Brythach ha Nerthach. Bet oun kent pa lazjont tiegez Cleis, mab Merin, pa lazjont Mil Du, mab Ducum. Bet oun kent pa voe aloubet ganit Bro C'hres er Sav-Heol. Bet oun kent e kaer Oeth hag Anoeth hag e Kaer Nevenhyr: nao roue galloudek, tud kaer anezo, a weljomp-ni

eno. Mat! biskoaz ne welis den ken uhel hag an hini a zo e toull an nor d'ar c'houlz-mañ. »

Hag Arzur ha lavarout :

— « Mar dout deut tre a-zoug da gamm, d'ar red eo d'it mont en-dro. Ra vezo kement hini a wel ar sklerijenn, a zigor an daoulagad hag o serr, sklaved d'ezañ. Graent en-dro d'ezañ, lod gant kerniel-eva alaouret, lod all gant jelkennou kig poaz ha pebret ken na vo darevet boued ha died d'ezañ. Eun druez eo derc'hel dindan gwent ha glao eun den kenkoulz hag a lavarez-te. »

— « Dre zourn va c'heneil », eme Gei, « mar grafed diouz va ali-me, ne dorrfed ket lezennou al lez evitañ. »

— « N'emañ ket ar gwir ganit, Kei venniget », eme Arzur. « Tudjentil omp diouz ma vez troet ouzimp. Seul vrasoc'h an donezon a roomp, seul uheloc'h e vimp, seul veuletoc'h ha seul vrudetoc'h. .»

## DONEDIGEZ KULHWCH

Ha Glewlwyt ha dont d'an nor-borz hag he diger dirak Kulhwch. Daoust da bep unan da ziskenn e toull an nor war ar maen-pignouer, ne ziskennas ket heñ; war e jao avat e teuas-tre Kulhwch hag e lavaras :

— « Demat d'it, penntiern an enez-mañ, kenkoulz e goueled hag e lein da di. Bezet kenkoulz ar saludmañ d'az tudjentil, d'az goskor ha d'az pennou brezel. Ra vezo da bep unan ken klok ha ma 'z eo bet diskleriet d'it ganin. Bezet en o barr da c'hrad, da vrud ha da enor dre an enez-mañ. »



— « Demat d'it ivez », eme Arzur. « Azez etre daou eus va brezelourien ha sonerez flour az po dirazout. Graet e vo d'it evel d'eur priñs, hêr da zont eur rouantelez, pegeit bennak ma chomi amañ. Ha pa rannin va donezonou etre va ostizidi hag an dud a vro-bell, ra vezint ez tourn pa zeraouin ganto el lezmañ ! »

— « Ne doun ket deut amañ », eme ar paotr yaouank, « da forana boued ha died. Nemet m'am bez va donezon hen talvezout hag hen meuli a rin. Mar n'am bez ket, kas a rin da zismegañs, ken pell ha ma 'z eo aet da vrud, e pevar c'horn pella ar bed. »

— « Peogwir », eme Arzur neuze, « ne chomi ket amañ, priñs, bez' ez pezo an donezon a verko da benn ha da deod, ken pell ha ma sec'h ar gwent ha ma walc'h ar glao, ma tro an heol, ma c'houriz ar mor, ma 'n em astenn an douar, nemet va lestr, va mantell, Kaledvwlch va c'hleze, Rongomyant va goaf, Gwyneb Gwrthucher va skoed, Karnwenhan va c'hontell ha Gwenhwyvar va gwreg. Doue a zo test, bez' hen pezo ez laouen. Merk a gari. »

— « Eur c'hempenn d'am bleo a vennan. »

— « Kement-se az pezo. »

Hag Arzur ha kemer eur c'hrib aour, ha gweltreou gant lagadennou arc'hant. Kriba d'ezañ e benn a reas ha goulenn outañ piou ez oa. .

— « Emañ va c'halon o teneraat ouzit. Gouzout a ran ez out eus va gwad. Lavar d'in piou out. »

— « Hag e lavarin », eme ar paotr yaouank. « Kulhwch mab Kilydd, mab ar priñs Kelyddon, diouz Goleuddydd, merc'h ar priñs Anlawdd, va mamm. »

— « Gwir eo eta », eme Arzur. « Kenderv out-te d'in. Merk a gari hag ez pezo; kement a verko da benn ha da deod — war wirionez Doue ha gwir da rouantelez — az pezo ez laouen. »

## GOULENN KULHWCH

— « Merka a ran d'it kaout d'in Olwen, merc'h Yspaddaden Pennkawr hag he goulenn a rin ivez digant da vrezelourien. »

Goulenn a eure e zonezon digant Kei ; Bedwyr ; Greidawl Galldovydd; Gwythyr mab Greidawl; Greit mab Eri; Kynddelic Kyvarwydd; Tathal Tywyll Goleu; Maelwys, mab Baeddan; Knychwr mab Nes; Kubert mab Daere; Percos mab Poch; Lluber Beuthach; Korvil Bervach; Gwynn mab Esni; Gwynn mab Nwyvre; Gwynn mab Nudd; Edern mab Nudd *hag holl uhelidi lez Arzur.* (1)

Ober a eure ivez e c'houlenn, en ano merc'hed troc'houzouget aour an enez-mañ, digant Gwenhwyvar penn-itron enez-Vreiz; Gwenhwyvach he c'hoar; Rathtyeu, pennhêrez Clemenhill; Rhelemon, merc'h Keï; Tannwen, merc'h Gweir Dathar Wenidawc; Gwennalarch, merc'h Kynnwyl Kanhwch; Eurneid, merc'h Clydno Eidin; Enevawc, merc'h Bedwyr *hag holl itronezed Enez Vreiz* (1). Diganto holl e c'houlennas Kulhwch mab Kilydd e zonezon.

Hag Arzur ha lavarout neuze:

— « A briñs, biskoaz n'em eus klevet tra a-zivout ar plac'h yaouank-se nag he c'herent. Kas a rin, laouen, kannaded d'he c'hlask. Ro d'in amzer evit se! »

(1) Amañ ez eus er skrid kembraek eur steudad anoiou gwazed ha merc'hed, eun dek pajennad bennak anezo, a gemerfe re a lec'h e « Gwalarn ». Sede perak n'em eus lakaet nemet ar re genta.



— « Hag e roin ez laouen », eme ar paotr yaouank, « adal an nozvez fenoz betek an hini all e penn ar bloavez. »

## AN ENKLASK.

Hag e kasas neuze Arzur kannaded da bep douar en e harzou evit klask ar plac'h yaouank-se hag e penn ar bloavez e teujont en-dro hep kaout na kelou na diskleriadur a-zivout Olwen muioc'h eget en deiz kenta.

Ha Kulhwch ha lavarout neuze:

— « Pep unan en deus bet e zonezon ha me a c'hortoz c'hoaz va hini. Mont a rin em hent ha kas a rin ganin da enor. »

— « A briñs », eme neuze Kei, « re e tamallez da Arzur. Deus ganimp-ni! Betek ma anzavi n'emañ ket ar plac'h yaouank-se er bed, pe m'hor bo he c'havet ne dimp ket diouzit. »

Ha neuze Kei ha sevel. Eur galloud oa da Gei: nao nozvez ha nao dervez e c'helle chom dindan an dour ha keit all hep kousket. Taol kleze Kei n'helle mezeg ebet hen parea. Talvoudus den oa Kei: keit hag ar wezenn uhela er c'hoad e teue pa veze da gantañ. Eur galloud all en doa: pa veze ar glao en e wasa, eur rac'houenn a-us d'e zourn hag unan all dindanañ e veze sec'h ar pez a vije ennañ, ken bras oa ar gor anezañ. Pa veze en e vrasa anoued e geneiled e talveze ar gorse d'ezo da zanvez enaoui tan. Arzur a c'halvas ivez Bedwyr na zoujas morse staga gant eur gefridi ma 'z ae Kei warni n'oa den ken buan, hag heñ en enez-mañ nemet Arzur ha Drych mab Kibddar. Daoust d'ezañ da veza mogn ne skuilhe ket tri brezelour buanoc'h

egetañ ar gwad war an hevelep maez-ar-stourm. Eur galloud all oa d'ezañ c'hoaz: eun taol ha nao astaol a veze gant e c'hoaf.

Gervel a reas Arzur Kynddelic, ar blenier:

—« Kae war ar c'hefridi-mañ gant ar priñs. »

N'oa ket Kynddelic falloc'h blenier en eur vro n'en doa gwelet biskoaz eget en e hini e-unan.

Gervel a eure ivez Gwrhyr Gwallstawt Ieithoedd, dre ma ouie an holl yezou. Gervel a eure Gwalc'hmei mab Gwyar, rak ma ne zeuas morse d'ar ger hep ar gefridi ma vije aet warni: bez' ez oa ar gwella troadeg hag ar gwella marc'heg, niz da Arzur, mab e c'hoar ha kenderv d'ezañ. Gervel a reas Arzur Menw mab Teirgwaedd, rak, mar dafent d'eur vro bagan, e c'helle lakaat warno breou ha hud e doare ma n'o gwelje nikun ha ma weljent pep unan.

## AR C'HASTELL EN DREMMWEL.

Mont a rejont betek degouezout en eur gompezenn ec'hon ma weljont enni eur c'hastell meur, ar c'haera eus kestell ar bed-holl. Kerzet a rejont en deiz-se betek serr-noz. Pa grede d'ezo beza tost d'ar c'hastell n'oant ket nesoc'h eget er beure. An eil deiz hag an trede e kerzjont hag a-vec'h ma teujont betek ennañ. Pa voent e-tal ar c'hastell e spurmantjont eun tropellad deñved hep penn na dibenn d'ezañ. War lein eun durumell oa eur mesaer o tiwall an deñved. En-dro d'ezañ oa eur rokedenn groc'hen, en e gichen eur c'hi kolveg, e reun houpet, brasoc'h eget eur marc'h kalloc'h, nao goañvez oad d'ezañ. Ar perziou mat-mañ oa ennañ: ne golled morse oan ebet gantañ ha nebeutoc'h c'hoaz loen bras ebet; ne dae e-biou d'ezañ ba-



gad ebet dic'hloaz na dizarvoud; kement keuneudenn ha kement bod a vije war ar gompezenn, e anal o loske betek an douar noaz.

## KUSTENNIN MAB DYVNEDIC.

Ha Kei ha lavarout neuze:

— « Gwrhyr Gwallstawt Ieithoedd, kae da doulla diviz gant an den-hont.

— « Kei », eme egile, « n'em eus lavaret mont nemet keit hag e vi te aet. »

— « Deomp eta di a-gevret », eme Gei.

— « Ne dit ket, » eme Venw mab Teirgwaedd, « da gaout aon da vont di. Me a lakaio breou war ar c'hi e doare ma ne raio droug ebet da zen. »

Dont a rejont d'al lec'h m'edo ar mesaer ha lavarout d'ezañ:

— « Ha berz a rez, mesaer? »

— « Ra vezo na reot biken mui a verz egedounme! »

— « Dre c'hras Doue, pa 'z out mestr! »

— « N'eus si o noazout ouzin nemet va danvez. »

— « Da biou an deñved a ziwallez hag ar c'hastell-hont? »

— « Tud diboell n'oc'h ken pan ouzer dre ar bed holl eo kastell Yspaddaden Penkawr eo! »

— « Ha te, piou out? »

— Kustennin, mab Dyvnedic, am galver, hag en abeg d'am danvez eo e reas gaou ouzin va breur, Yspaddaden Penkawr. Na c'houi piou oc'h? »

— « Kannaded Arzur deut amañ da c'houlenn Olwen, merc'h Yspaddaden Penkawr. »

— « O gwazed, gwarez Doue warnoc'h! Evit tra ebet, ne dit d'ober kement-se! Ne zeuas nikun bis-

koaz d'ober ar goulenn-se hag a vije aet en-dro e vuhez gantañ. »

E TI AR MESAER.

Sevel a reas ar mesaer ha, tre ma save, rei d'ezañ eur bizou a reas Kulhwch. Klask gwiska ar walenn-se a reas ha ne dae ket war e viz. Neuze hen lakaas war biz e vaneg ha mont d'ar gêr ha rei e vaneg da virout d'e bried. Kemer a eure houmañ ar bizou diwar ar vaneg ha pa voe gorrennet ganti e lavaras-hi:

— « Gour, petra ar bizou-mañ? Ne deo ket alies eo d'it kaout eun taol gounid. »

— « Aet oan », emezañ, « d'an aod da glask mor-voued. Sede ma welis o tont eur c'horf maro gant an tonnou. Biskoaz kaeroc'h hini maro ne welis, ha war e viz-heñ eo e kavis ar bizou-mañ. »

— « A c'hour, dre ne da d'ar mor korf maro ebet, eur braoig warnañ, diskouez d'in hennez. »

— « A wreg, an neb a biaou ar c'horf maro-se a weli amañ fenoz. »

— « Piou eo hennez? » eme ar wreg.

— « Kulhwch, mab ar priñs Kylydd, dre e vamm Goleuddydd, merc'h ar priñs Anlawdd, deut da c'houlenn Olwen da wreg d'ezañ. »

Daoufromet oa e c'halon: laouen oa ganti e vije deut betek enni he niz, mab e c'hoar, ha trist oa ganti dre n'he doa gwelet biskoaz o vont kuit, e vuhez gantañ, kement hini a oa aet da c'houlenn ar gefridi-se.

AN DEGEMER.

Diraez a rejont dor Custennin, ar mesaer. Klevout a reas ar wreg an trouz anezo pa zeuent hag e redas, gant al levenez, war o arbenn. Tapout krog a reas Kei en eur pez prenn diouz ar bern ha pa zeue-hi daveto d'o briata, e lakaas Kei er geuneudenn etre he daouarn. Hag hi a waskas an tamm ken na zeuas evel eul liamm gweet.



— « A wreg », eme Geï, « ma vije bet me az pije gwasket evel-se, den all n'en dije biken bet da lakaat e garantez warnoun. Eur garantez drouk eo hounnez. »

Mont a rejont tre en ti ha graet e voe war o zro. A-benn eur pennad, pan ae pep unan kuit da c'hoari, digeri eun arc'h-vaen, a oa e-tal an oaled, a reas ar wreg hag e savas ac'hane eur c'hrennard e vleo melen rodellek.

— « Eun druez eo kuz eun hevelep paotr », eme Gwrhyr, « gouzout a ouzon ne deo ket e zroug e-unan a dalvezer d'ezañ. »

— « Eur sioc'han n'eo ken hemañ », eme ar wreg. « Tri mab warn-ugent en deus lazet d'in Yspaddaden Penkawr. N'em eus ket muioc'h a spi evit hemañ eget evit ar re all. »

Ha neuze Kei ha lavarout:

— « Ra chomo em c'hichen ha ne vo lazet nemet a-gevret ganin. »

Staga a rejont da zebri hag e lavaras ar wreg:

— « Pe gefridi oc'h-c'houi deut amañ diwar-he-fenn? »

— « Deut omp-ni da c'houlenn Olwen evit ar paotr yaouank-mañ. »

— « En ano Doue », eme ar wreg neuze, « peogwir n'en deus den eus ar c'hastell ho kwelet c'hoaz, distroit war ho kiz. »

— « Doue a oar na zistroimp nemet p'hor bo gwelet ar plac'h yaouank », eme Gei. « Ha dont a ra amañ e doare m'he gweler? »

— « Dont a ra amañ bep deiz Sadorn da walc'hi he fenn, hag el lestr ma 'z en em walc'h ennañ e lez he holl vizeier. Nag hi na kannad ebet diganti ne zeu morse war o divout. »

— « Ha dont a raio amañ, m'he goulenner? »

— « Doue a oar ne lazin ket va buhez na ne douellin ket neb a fizio ennoun. Nemet rei a rafec'h ho ker na reot gaou outi, neuze hepken e kemmennin d'ezi dont. »

— « Rei a reomp », emezo.

DONEDIGEZ OLWEN.

Kemennet e voe d'ezi hag e teuas.

Eun doneg seiz flamm-ruz a oa en-dro d'ar plac'h yaouank, hag eun dro-c'houzoug aour ruz en he c'herc'henn, gant perlez uhelbriz ha mein rubiz. Melenoc'h oa he fennad bleo eget bleuñ ar balan; gwennoc'h he c'hroc'hen eget eon an tonn. Bravoc'h oa he daouarn hag he bizied eget taoladuriou ar melchon dour e-kreiz kibell gloz eur feunteun strinkus. Na sell ar falc'hun muzet nag hini al logotaer teir gwech muzet n'oa kenedusoc'h sell eget he hini. Gwennoc'h oa he brennid eget bruched an alarc'h gwenn, rusoc'h he diouj od eget ar rozenn rusa. Kement hini he gwele a veze leun-barr gant ar garantez outi. Peder melchonenn wenn a zigore war he roudou, pelec'h bennak ma 'z ae. Ha sede perak e voe galvet Olwen (Roud Gwenn).

Dont en ti a reas hag azeza e-kichen Kulhwch war



ar bank meur. Ha diouz he gwelout ez anavezas Kulhwch ez oa hi hag e lavaras outi:

— « A blac'h yaouank, te eo a garan. Dont a ri ganin rak aon d'ar pec'hed d'it ha d'in-me. Meur a zeiz a zo ma 'z karan. »

— « N'hellan tra a-seurt se. Kred en deus goulennet va zad diganin ne dafen ket kuit hep e aotre. Rak ne bado e hoal d'ezañ nemet betek ma 'z in gant eur gwaz. Ar pez a zo, a zo. Eur c'huzul 'zo koulskoude a roin d'it mar kavez mat. Deus d'am goulenn digant va zad ha kement tra a verko d'it kavout d'ezañ, lavar hen kavout ha me ivez az pezo. Mar enebez outañ e tra pe dra, me kennebeut n'az pezo ket ha brao d'it mar dez kuit, da vuhez ganit. »

— « Gouestla a rin kement-se holl hag holl am bezo », emezañ.

*(Da genderc'hel).*

troet diwar ar c'hembraeg
gant ABEOZEN.

# Skrapadeg Saoud Koualnge

(*Kendalc'h*)

***Er pennad-mañ e kavor diwez danevell Fiac'hu, « Muntrerez Tri Mab Nec'ht Skeni », ha war eun dro diwez maberez Kouc'houlan.***

Neuze e teuas unan eus mibien Nec'ht war ar c'hlazenn. Foill mab Nec'ht oa e ano.

— Na zistern ket ar c'hezeg, blenier, eme Foill.

— N'emaoun ket e soñj o disterna, eme Ibar. Emañ c'hoaz em dourn ar rañjennou.

— Da biou ar c'hezeg-mañ? eme Foill.

— Kezeg Konc'hobar int, eme Ibar. Ha ne welez ket o fennou briz?

— O anavezout a ran, eme Foill. Piou avat en deus o degaset amañ eus bro Ulad?

— Eur paotrig kuñv ha karadek, eme Ibar. Gwisket en deus an armou ha deut eo amañ da ziskouez e zremm gaer.

— Ma oufen ez eo barrek da stourm, eme Foill, n'eo ket ez veo e tistroje war-du an hanternoz da Emain.

— Divarrek eo, hep amzivin, eme Ibar. War e seiz vloaz emañ.

Neuze e savas ar paotrig e benn a-ziwar gorre an douar, hag e savas e zourn d'e zremm, hag e ruzias pennkil-ha-troad, ha kelc'hiek e teuas evel eur maen-milin.

— Hep amzivin, emezañ, barrek oun da stourm.

— Gwirheñvel d'in, eme Foill, n'out ket.

— D'it da c'houzout pe ez eo gwir pe get, deomp a-gevret d'ar roudouz, eme ar paotrig. Kae, avat, da gerc'hat da armou. Ma teuez hepzo d'ar roudouz, n'out ket eur c'hadour. Ne lazan-me na blenier-karr na paotrkezeg. Ne lazan ket an dud diarm.

Ha Foill buan da gerc'hat e armou.

— Evit hor mad, paotrig, eme Ibar, da eo d'it teurel evez oc'h en em ganna gantañ.

— Perak? eme ar paotrig.

— An den-hont a welez, eme Ibar, n'o deus warnañ na beg na dremm an armou krog ebet.

— N'eo ket d'in-me e tleer komz evel-se, eme ar paotrig. Stlepel a rin outañ va avalenn-houarn adteuzet, hag e tizo kompez e skoed, hag e tizo kompez e dal, ken na 'z ay e empenn er-maez eus e glopen, hag hi toull evel eur c'hrouer. Bez' e welor ar goulou a-dreuz d'e benn.

Foill a zeuas er-maez. Hag e stlapas ar paotrig outañ e avalenn-houarn, hag e tizas kompez e benn, hag e tizas kompez e dal, ken na 'z eas e empenn er-maez eus e glopen, hag hi toull evel eur c'hrouer. Bez' e weled ar goulou a-dreuz d'e benn. Ar paotrig e drouc'has.

Neuze e teuas an eil breur, Tuac'hall mab Nec'ht.

— Fouge a zo ennout, emezañ d'ar paotrig, p'ac'h eus graet eun taol kaer.

— Ar gwir am eus da fougeal, eme ar paotrig, p'am eus lazet eur c'hadour.

— En dro-mañ ne fougei ket, eme Duac'hall. Da laza a rin.

— Kae da gerc'hat da armou, eme ar paotrig.

Tuac'hall a yeas buan da gerc'hat e armou.

— Da eo evit hor mad, eme Ibar, teurel evez oc'h en em ganna gantañ.

— Perak? eme ar paotrig.

— An den-hont a welez, eme Ibar, a ranker e ziskar diouz ar c'henta taol kleze, diouz ar c'henta taol bann, diouz ar c'henta taol arsailh. A-hend-all n'e drec'hi biken, ken eskuit ez eo da drei en-dro da vegou an armou.

— D'in-me n'eo ket e tleer komz evel-se, eme ar paotrig. Kregi a rin e goaf kontammet Konc'hobar. Ar goaf a dreuzo e skoed, hag a dizo e vruched, hag a friko pep tra war e hent, o freuza e gostezennou hag o tont er-maez dre e gein, goude toulla e galon.

— Sed aze, eme Ibar, kur eun enebour, ha n'eo ket tro hegarat eur c'henvroad.

— N'e gasin ket d'ar mezeg, eme ar paotrig, ha ne vin ket e chal gant e yec'hed.

Tuac'hall a zeuas er-maez. Hag e krogas ar paotrig e goaf kontammet Konc'hobar, hag ar goaf a dreuzas skoed, hag a dizas bruched Tuac'hall, hag a frikas pep tra war e hent, o freuza e gostezennou hag o tont ermaez dre e gein, goude toulla e galon. Ar paotrig a drouc'has neuze penn ar brezelour diouz ar c'horf war goueza, kent d'ezañ steki ouz an douar.



War se e teuas war ar c'hlazenn ar yaouanka eus an tri breur, Faindle, ar Wennili, mab Nec'ht.

— Gwall ziot eo bet ar re o deus en em gannet ganit, eme Faindle.

— Perak? eme ar paotrig.

— Deus, eme Faindle, tost ac'han, e-barz an dour. Ne dizo ket da droad ar goueled.

Hag e lammas Faindle en dour.

— Da eo d'it, eme Ibar, teurel evez oc'h en em ganna gantañ.

— Perak ! eme ar paotrig.

— An den-hont a welez, eme Ibar, a zo e ano Gwennili, o veza ma treuz ar mor e-giz ar gwennilied. Ne c'hell neuerien ar vro-mañ ober netra gantañ.

— D'in-me n'eo ket e tleer komz evel-se, eme ar paotrig. Anaout a rez ar stêr a red e-kichen Emain. Pa zeue ar vugale war he glann da lakaat o c'hoariellou war an dour, hep mont en dour o-unan, e lakaen-me eur bugel war bep unan eus va daouarn hag eur bugel war bep unan eus va diouskoaz, hag e kerzen dindan war an dour, hep ma c'hlebje zoken daouufern va zreid.

Faindle hag ar paotrig a stourmas war an dour. Ar paotrig a lakaas e arvrec'h war Faindle, hag e sankas dindan an dour betek e gern, ha gant eun taol ampart ha prim eus kleze Konc'hobar, e trouc'has e benn, o lezel ar c'horf da vont gant kas an dour.

Neuze ez eas ar paotrig hag Ibar betek ar c'hreñvlec'h, hag eno dismantra ha tangwalla an tiez. Ar pez a chomas eus ar savaduriou ne oa ket uheloc'h eget atredou ar c'hleuziou-tro.

Hag e tistrojont da venez Fuad, ganto pennou mibien Nec'ht.

Eur bagad kirvi a verzjont neuze dirazo.
— Petra eo, Ibar, an anevaled stank mibin-se, eme ar paotrig, loened doñv moumounet gant ar rouanezed, pe eun doare saoud ?
— Saoud, eme Ibar. Kuzat a reont e digenvez menez Fuad.
— Broud ar c'hezeg, eme ar paotrig. Gwelomp ha paka a c'hellimp darn eus al loened-se.
Ar paotr-karr a vroudas ar c'hezeg. Re bounner, avat, e oa ar c'hezeg-se evit redek ken prim hag eur bagad kirvi. Ar paotrig a ziskennas hag a bakas daou garo ouesk ha kreñv. O staga a reas ouz brec'h ar c'harr gant korreennou.

Neuze ez eas Ibar hag ar paotrig dirazo betek uhelenn Emain. Hag eno gwelout tost d'ezo eur bagad elerc'h gwenn.
— Peseurt evned eo ar re-mañ ? eme ar paotrig. Hag evned doñv e vefent, moumounet gant ar rouanezed, pe eun doare all evned ?
— Eun doare all, eme Ibar. Eur bagad elerc'h ez eo, hag i o tont eus kerreg hag inizi ar mor bras da beuri war gompezennou hag uhelennou Iwerzon.
— Hag illuroc'h e vefe, Ibar, eme ar paotrig, o degas en-dro da Emain, beo pe varo ?
— Illuroc'h e vefe o degas beo, eme Ibar. N'eo ket ne vern piou a c'hell tapout evned beo.



Gant eun taol eskuit neuze e pakas ar paotrig eiz evn, hag gant eun taol eskuitoc'h e pakas c'houezek. O staga a reas ouz brec'h ar c'harr gant kerdin ha korreennou.
—Kemer an evned ganit, Ibar, eme ar paotrig.
— Tenn e vefe d'in, eme Ibar.
— Perak ? eme ar paotrig.
— Abeg a zo, eme Ibar. Ma loc'han e vin trouc'het gant rodou houarn ar c'harr, ken kreñv ha nerzus ha galloudus e red ar mirc'hed. Ma finvan an distera e vin toullet ha toullgofet gant kerniel ar c'hirvi.
— N'out ket eur brezelour, Ibar, eme ar paotrig. Gant eur sellad e virin ouz ar mirc'hed da ziheñcha. Gant eur sellad e rediin ar c'hirvi da blega o fenn gant ar spont, ha n'ez po ket da aoni rak o c'herniel.

Neuze en hent adarre betek Emain.
Leborc'ham merc'h Awe hag Adarg o spurmantas.
— Emañ eur c'hadour o tont en eur c'harr, emezi. Spontus e zonedigez. Pennou an enebourien lazet er c'harr en e gichen. En e gichen er c'harr evned gwennkann kenedus. Kirvi, leoned disternius, liammet ha pennasket er c'harr en e gichen. Diwallit, pe lazet e vo gantañ brezelourien Ulad fenoz.
— Anaout a reomp, eme Gonc'hobar, ar beajour er c'harr-hont, ar paotrig, mab va c'hoar. Betek harzou ar rannvro nesa eo aet. Ruz e zaouarn gant ar gwad. N'en deus ket bet e walc'h c'hoaz. Diwallomp, pe lazet e vo gantañ holl vrezelourien Ulad.
Sed a voe divizet gant Konc'hobar er c'huzul :
Kas merc'hed war arbenn ar paotrig, teir gwech hanter-kant pe dek ha seiz-ugent a verc'hed, noaz-

pilh, ha Skandlac'h Orgedus en o fenn, da ziskouez o c'horfou en noaz d'ar paotrig. Hag ez eas bagad ar merc'hed er-maez hag e tiskouezjont d'ezañ o c'horfou hep kuzat netra. Heñ, avat, a zistroas e benn ouz speurenn ar c'harr, ha ne welas ket noazder ar merc'hed.

Neuze e voe lakaet da ziskenn. Da derri e gounnar e tegasjod d'ezañ teir c'hibellad dour yen.

Er gibell genta e tommas an dour ken na darzas an tufennou hag ar c'helc'hiou-houarn e-giz klorenn eur graoñenn.

En eil kibell e reas an dour bouilhou kement hag ar mell-dourn.

En trede kibell e voe ar seurt gwrez a c'hell beza gouzañvet gant tud 'zo, ha ne c'hell ket gant tud all.

Neuze e tigreska kounnar ar paotrig.

Adwisket e voe.

Neuze e reas gant e gorf, eus kern e benn betek e dreid, eur rod limestra. Seiz biz en devoe ouz pep troad, ha seiz biz ouz pep dourn, seiz ibil e pep lagad, ha seiz maen prizius e pep ibil. War beb boc'h en devoe peder flustrenn: unan glas, unan limestra, unan gwer, unan melen. Hanter-kant kuchennad-vleo melenek o vont eus eur skouarn d'eben, heñvel ouz nadoziou aour arvelen goulaouet gant an heol. Ar peurrest eus e bennad-bleo trouc'het berr, ken lintrus ha ma vijent bet lipet gant eur vuoc'h. En e dro eur vantell glas-gwer dalc'het gant eur spilhenn ar-c'hant. Dindan ar vantell eun doneg neud aour. Dont a reas da azeza e-tal Konc'hobar, a lakaas e zourn da dremen en e vleo.



P'en deus gellet eur paotrig, eme Fiac'hu, seveni ar gur-se d'e seiz vloaz, trec'hi kadourien veur o doa lazet diou dredérenn eus gwazed Ulad, n'eus ket da veza souezet p'en deus gellet, d'e seitek vloaz, laza unan, daou, tri pe bevar den, e-doug skrapadeg saoud Koualnge.

Evel-se e voe displeget kuriou Kouc'houlan en e vugaleerez. Dont a ra an displegadennou-mañ war-lerc'h ar raklavar hag istor kerz an armead.

Bremañ ec'h adkrogimp gant an danevell.

*(da genderc'hel)*

lakaet e brezoneg gant

ROPARZ HEMON.

# Danevell Varzus Sant Brendan

(*Kendalc'h*)

II

UNAN EUS MENEC'H SANT BRENDAN EN EM LAKA WAR VAR E VUHEZ DIWAR SENTI.

Eun deiz, ez eas Brendan da enez Do Dromand. Gantañ edo daou vanac'h, diou wech breudeur, peogwir edont kenwad ha kenlean. Tizet an aod ganto, Brendas a c'hourc'hemennas ma chomje ar yaouanka er vag da ziwall outi hag ez eas gant egile da ergerzout arvor an enezenn. A-benn nemeur, e teuas mare an tre hag ar mor a ziaezas.

— Tad santel, eme ar manac'h, pignat a ra ar mor, dirolla a ra an tonnou ouz an arvor, emañ hor bag war-nes beza goueledet; ma ne deomp d'e skora, va breur kaez a yelo da goll.

Ha Brendan da respont brouezek:

— Ha karout a rit eta ho preur gwell eget na ran va-unan? Mar deo evel-se, it d'e skora ha marvit en e lec'h.



Sentus-meurbet, mont a reas dioustu ar breur d'en em lakaat en argoll. O veza aet en e raok war ar c'hro, koummou a zeredas outañ a bep tu ha beuzet e voe; ar manac'h yaouank avat n'en devoe droug ebet; rak kerkent ha ma voe e vreur plaouiet gant ar mor-bras, paoueza a reas ar vag a veza kaset-digaset, ha zoken an doureier a savas en-dro d'ezi evel mogeriou-gwarez e-giz ma c'hoarvezas da dreizadeg ar Mor-Ruz.

War-lerc'h ar gwall-zarvoud-se, spontet-bras e voe Brendan a gave d'ezañ beza kiriek da varo e ziskibl. Kemerout kuzul a eure digant meur a zen santel-kenañ a-zivout ar binijenn da zegemerout. Ali e voe ar re-mañ e tleje heulia menoz e vamm-vagerez. Santez Ita, a veze awenet gant Doue ha lusket gant ar spered a ziouganerez, a c'hourc'hemennas ma 'z aje da birc'hirina e-pad pemp bloaz da c'hounit distaol e bec'hed dre gelenn d'an eneou karantez Jezuz-Krist.

Sant Brendan a lammas raktal ebarz eur vag hag e kimiadas diouz e vro. Goude meur a zervez tremenet war vor, lusket e voe ouz arvor Kembre. Douaret d'ezañ, degemeret e voe e manati Lankarvan ma vennas dioustu an abad hag ar venec'h en em lakaat dindan e renadur.

III

A-ZIVOUT HUN SANT MALO WAR AN ENEZENN.

E-mesk an diskibien a veze stummet gant Brendan d'ar vuhezegez-lean edo Malo, anezañ eur bugel dilennet ma vanje warnañ spered e vestr en eun doare souezus.

Eun deiz, roet e oa bet aotre d'an arnodidi da vont d'en em zidui war an aod. E-pad ma pleustre e vreudeur war ar redeg hag an neuñvial, Malo, chomet diouz e du, a gouskas war eun hordennad vezin. D'ar c'huz-heol. ar strollad a zistroas d'ar manati hep merzout ez oa chomet unan eus an arnodidi warlerc'h. Noz ez oa anezi pa zihunas Malo. Trouz al lano eo a zigouskas anezañ. Ar reuziad a lakaas e holl fiziañs e Doue. Kent pell e verzas e oa fetisaet ar berniad-bezin m'edo gourvezet warnañ ha ne c'helle ket ar mor dont a-benn d'e c'holei. Doue en doa graet eur burzud: an hordennad-vezin dano a oa aet d'eun enezenn. Daoulina a reas Malo war an tir-ze nevezkrouet ha tremen an holl nozvez o kana salmou. Da darz an deiz, menec'h Lankarvan a zeuas d'an aod da glask korf Malo a gredent ez oa bet kelc'hiet gant ar mor ha beuzet. Brendan, deredet ar c'henta anezo, a welas e ziskibl, saveteet dre vurzud, o veuli an Aotrou war e enezenn. Kerkent ha diskennet ar mor, Malo a dizas e dad speredel hag e vreudeur. Evit an enezenn diazezet burzudus en doureier, steuziet n'eo ket, hogen chom a ra da dest eus ar burzud en doa Doue saveteet drezañ buhez ar manac'h yaouank.

Goude chom tri bloaveziad e Lankarvan, e savas an abad santel an dezo da vont da Vreiz-Izel, da weladenni Gweltaz-ar-Fur, en doa klevet meuli ar santelez sebezus anezañ. Lakaat a reas danzen eus vag, pignat enni gant Malo hag eun nebeut diskibien all, ha fiziout en Aotrou diwar-benn an hent da heulia. Doue a lakaas raktal eun aezenn da sevel, a luskas goustad bag ar birc'hirined etrezek ledenez Vreiz-Izel.



IV

## SANT GWELTAZ A ARNOD SANTELEZ SANT BRENDAN

Sant Gweltaz-ar-Fur a oa abad manati Ruiz, en eskopti Gwened, war arvor-kreisteiz Breiz-Izel. Eur beurevez m'edo e pedi, Doue a zisklêrias d'ezañ e vije Brendan e herberc'hiad en deiz-se end-eeun. Kerkent, Gweltaz a c'halvas e venec'h en-dro d'ezañ, a gemennas d'ezo e tegouezje eur gwiniegour dizivius eus an Aotrou, eun eil abostol Per, ha ma aozjent an traou ret d'e zegemerout mat.

Lavarout a reas ouspenn:

— Fellout a ra d'in arnodi e santelez hag e c'halloud war galon Doue, d'in da anaout ha distaolet eo bet d'ezañ a-benn bremañ ar gwall emañ o pirc'hirina en abeg d'ezañ.

Gourc'hemenn a reas Gweltaz ma vije sparlet dorbenna ar manati gant barrennou houarn e doare ma vije dic'hallus, hep skoazell Doue, he digeri a-ziavaez.

Gant kreiz ar goañv edod. Erc'h a goueze a-valzennou stank; koulskoude ne stokas nag ouz ar sant nag ouz e geneiled a yae, goude douara en aber dosta, etrezek dor ar manati.

— Deuit-tre eta, a youc'has d'ezo ar porzier, eus adreñv ar voger, goude beza graet d'ezo gedal. Ho tellidou hoc'h-unan ra zigorint d'eoc'h dor an ti-mañ.

— En ano ar C'hrist, digor an nor-mañ, a c'hourc'hemennas Brendan d'e ziskibl Talmach.

A-vec'h m'en devoe ar manac'h bountet ar bannou gant e zaou zourn ma troas an nor war he mudurunou, en eur ziarbenn ar barrennou houarn hag ar c'hoadennou a gouezas war al leur gant trouz bras.

Ar birc'hirined a yeas dreist treuzou ar c'hloastr hag a skoas war-du an iliz ez oa bet an nor anezi prennet ken eveziek-all. Sant Brendan a stokas ouz an nor gant e zaou zourn hag a lavaras hepken :

— Iliz ar C'hrist, va gwir vamm, digor d'in da askre.

Raktal, ar spontus a venvegad-prenna a dorras hag an nor a zigoras.

Mont a reas ar birc'hirined e-barz ha daoulina e-kreiz ar chantele. Edo holl venec'h Ruiz, Gweltaz en o fenn, renket en-dro d'an aoter. Ar manac'h a zalc'he ar c'harg a sakrist a dostaas ouz Brendan :

— Gwaz Doue, emezañ, en ano an holl vreudeur a zo amañ, goulenn a ran diganeoc'h ma kinnigot lid-kinnig korf ha gwad ar C'hrist. Dare eo an aoter, war c'hed emañ ar genveleien, ha setu al levr m'eo boas hon Tad Abad da ober gantañ.

Pignat a eure Brendan gant dereziou an aoter, digeri an oferenneg korfek edo ar sakrist o paouez degas ha gwelout edo al lavarennou-lid skrivet e gresianeg enni. Dizanat avat e oa ar yez-se da waz Doue. Emzastum a eure eur predig-amzer.

— Aotrou Jezuz, a vouskomzas, roït d'in ma veizin ster al lizerennou-mañ evel m'hoc'h eus roet d'in galloud da zigeri doriou al lec'h-mañ.

E gwirionez, petra a c'hall beza graet gant eun den a feiz. Ne voe ket diaesoc'h da Vrendan lenn ar gresianeg eget lenn al latin, anezañ eur yez en doa desket a-vihanik. Lida a eure eta al lid-kinnig santel dirak an holl venec'h. Da vare ar banvez sakr, sant Gweltaz a welas war ar bladenn gwir gig ar C'hrist hag ebarz ar c'halir ar gwad prizius anezañ. Nec'het gant ar weledigez-se, e lavaras:



— Gwaz Doue, dedennet em eus warnoun barn an Aotrou dre arnodi ho santelez.

Hogen Sant Brendan e zinec'has, o kretaat d'ezañ e pellaje e bedenn pep pinijenn dioutañ. Staga a eure da bedi hag, a-benn nebeut amzer, korf ar C'hrist a askemeras war ar bladenn neuz ar bara, hag ar gwad prizius a askavas ebarz ar c'halir doare ar gwin. Da c'houde an holl venec'h a dostaas ouz an aoter hag a zegemeras o fask-bemdez digant dourn gwaz Doue.

(*Da genderc'hel*).

dastumet gant RONAN KERMENE

lakaet e brezoneg gant Y. GUILLOU

# Enklask diwar-benn stad ar brezoneg e 1928

EIL PENNAD

(*Kendalc'h*)

*Ar respontou*

War-dro 425 respont a zo deut. Ar re o deus respontet a zo dreist-holl beleien; ivez eun nebeut mistri-skol, mezeged, studierien, h. a.

Eur meneg a ziforc'h a zo dleet da ober evit rannvro Wened. Eur roll peuzklok a zo bet savet evidomp gant eun den hepken evit an holl eskopti. Ouspenn se, eun enklask a zo bet graet gant kelennerien kloerdi bihan Keranna e-touez o bugale, pep bugel o tisplega stad ar brezoneg en e barrez. Tost da 200 paperenn, savet, darn e brezoneg, darn e galleg, gant ar vugale, a zo bet kaset d'imp evel-se; trugarez d'ezo ha d'o mistri.

Disheñvel-kenañ eo ar respontou e stumm hag e talvoudegez. Darn a zalc'h e pevar ger, darn all a zo hir-meurbet. Darn a zo savet gant aked, ha resis; darn all a zo diresis ha leun a draou dizudi, evit hor pal da vihana. A-wechou ez eo deut d'imp a-zivout an hevelep parrez daou, tri ha betek pevar respont dis-



heñvel. Hor gwella hon eus graet da ziforc'h an hini gwirion. Peurliesa, ar respontou a-zivout eur barrez hepken, o tont rag-eeun eus ar barrez, a zo ar fiziusa. Disfizius, en enep, ar respontou o tont a bell, digant tud o deus bevet pe dremenet gwechall er barrez-mañ-parrez, hag ivez ar respontou a-zivout eur c'hanton pe eur c'hornad-bro a-bez. Graet hon eus ganto pa ne c'hellemp ket ober a-hend-all.

Arabat ankounac'haat ouspenn ez eo an darn vuia eus ar re o deus respontet Brezoned rik, entanet gant karantez ouz ar yez hag ar vro. Lod anezo a zo douget da liva pep tra e du, lod all pep tra e gwenn; lod a zo digalonekaet, lod all leun a c'hoanag. Gwaret eo bet ganto ar wirionez a-wechou, kalz pe nebeut.

Aes eo merzout ivez ez eo bet falset meur a respont dre levezon ar c'hredennou relijiel pe bolitikel, — ar gasoni ouz den-pe-zen pe kredenn-pe-gredenn.

Eur wech c'hoaz e lavaromp: n'eo hon enklask na klok na resis. Eun damskeud eo hepken eus ar pez a c'hellfe beza.

Deraouet eo bet hon enklask en ebrel 1928. Ar respontou diweza a zo deut en eost 1929.

*Niverennou*

Bez' ez eus 627 kumun e Breiz-Izel.

Ar parreziou a glot peurliesa gant ar c'humuniou. Ranket hon eus, avat, ranna 8 kumun e daou e sell eus hon enklask (kumuniou, enno diou barrez gant yezou disheñvel). .

Lavarout a raimp eta, evit mont buanoc'h, ez eus 635 kumun.

PREZEGEREZ

E 49 kumun e galleg hepken. (G)
21 e galleg dreist-holl. (b G)
21 e galleg hag e brezoneg, kement-ha-kement. (M)
70 e brezoneg dreist-holl. (B g)
474 e brezoneg hepken. (B)

KATEKIZ

E 103 kumun e galleg hepken. (G)
33 e galleg dreist-holl. (b G)
30 e galleg hag e brezoneg, kement-ha-kement. (M)
72 e brezoneg dreist-holl. (B g)
397 e brezoneg hepken. (B)



An daolenn da heul a ziskouez an niverennou war eun dro evit ar prezegerez **hag ar c'hatekiz:**

| | | | KATEKIZ | | | | |
|---|---|---|---|---|---|---|---|
| | | | G | bG | M | Bg | B |
| | | | 103 | 33 | 30 | 72 | 397 |
| PREZEGEREZ | G | 49 | 47 | 2 | | | |
| | bG | 21 | 14 | 7 | | | |
| | M | 21 | 16 | 3 | 2 | | |
| | Bg | 70 | 16 | 16 | 18 | 18 | 2 |
| | B | 474 | 10 | 5 | 10 | 54 | 395 |

(*da genderc'hel*)

# Roll ar C'humuniou

War-lerc'h ano pep kumun e kavor:

1. Eun niverenn, da ziskouez lec'hiadur ar gumun war ar c'hartennou (sellit pelloc'h).
2. Eul lizerenn, pe lizerennou, oc'h arouezenna stad ar prezegerez.
3. Eul lizerenn, pe lizerennou, oc'h arouezenna stad ar c'hatekiz.

An daolenn-mañ a ro talvoudegez al lizerennou:

B = brezoneg hepken
Bg = brezoneg dreist-holl, hag eun tammig galleg
M = brezoneg ha galleg kement-ha-kement
bG = galleg dreist-holl, hag eun tammig brezoneg
G = galleg hepken

*Da skouer:*

Konk-Leon. 14. Bg. M

Da lavarout eo:

1. 14: lec'hiadur Konk-Leon war ar c'hartennou.
2. Bg: prezegennet e vez e brezoneg dreist-holl, hag eun tammig e galleg.
3. M: graet e vez katekiz e brezoneg hag e galleg, kement-ha-kement.



Alre. 75. M. G.
Ambon. 79. bG. G.
Aradon. 75. M. G.
Ardewen (An). 74. B. B.
Argol. 19. B. B.
Arc'h. 78. G. G.
Arc'hanaou. 56. 67. B. B.
Arc'hon 78. G. G.
Baden. 75. Bg. M. + Larmor. G. G.
Bai. 55. B. B.
Bangor. 53. G. G.
Bañleg. 54. Bg. G.
Baz. 21. bG. G.
Bear. 35. B. B.
Begnen. 69. 72. B. Bg.
Belz. 74. B. M.
Benac'h. 34. B. B.
Benoded. 49. Bg. bG.
Berc'hed. 32. B. B.
Berlewene. 31. B. B.
Berlewine. 74. B. B.
Berlidi. 35. B. B.
Berne. 67. B. B.
Berrien. 28. B. B.
Bertelame. 68. B. B.
Beug-Konk. 49. Bg. bG.
Beuzeg-ar-C'hab. 41. B. B.
Bic'hui. 68. B. B.
Birc'hied. 62. B. B.
Boarz. 15. M. G.
Bod. 68. 72. Bg. bG.
Bodiliz. 24. B. B.
Bolazeg. 26. B. B.
Bonen. 61. B. B.
Bonneur. 28. B. B.
Botsorc'hel. 26. B. B.
Boulvriag. 38. B. B.
Bourc'h-Wenn (Ar V.). 15. B. B.
Brasparz. 27. B. Bg.
Brederion. 71. B. B.
Bredewi. 72. B. B.
Brec'h. 75. B. Bg. + Charlez Bleiz. G. G.
Brelez. 14. B. B.
Brenniliz. 28. B. B.
Brest. 15. G. G.
Briad. 33. G. G.
Brieg. 43. B. Bg.
Bringolo. 36. G. G.
Bubri. 68. B. B.
Bulad-Pistien. 37. B. B.
Bulian. 31. B. B.
Kalanel. 37. B. B.
Kallag. 37. Bg. Bg.
Kameled. 17. G. G.
Kamlez. 32. B. B.
Kamorc'h. 72. B. B.
Kanivel. 38. B. B.
Kaouan. 31. B. B.
Kaouenneg. 31. B. B.
Karanteg. 22. G. G.
Karnag. 77. Bg. G.
Karnoed. 29. B. B.
Kast. 43. B. Bg.
Kastellin. 43. G. G.
Kastell-Neve. 51. Bg. Bg.
Kastell-Paol. 21. Bg. M.
Kastelodren. 36. G. G.
Kelan. 56. 67. B. B.
Kemenven. 43. B. B.
Kemper. 46. G. G.
Kemper-Gwezenneg. 32. B. B.
Kemperle. 55. G. G.
Kemperwen. 31. B. B.
Keraez. 29. bG. G.
Kerber-Kilbignon. 15. bG. G.
Kerber-Sant-Nikolaz. 38. B. B.
Kerborz. 32. B. B.
Kerfeunteun. 46. B. M.
Kerfod. 33. B. Bg.
Kerforn. 66. B. B.
Kerglov. 29. B. B.
Kergrist-Moelaou. 37. B. B.
Kergrist-Poñdi. 66. B. B.
Keriadeu. 59. Bg. G.
Kerien-Boulvriag. 38. B. B.
Kerien-Skaer. 55. B. Bg.
Keriti-Pempoul. 33. Bg. G.
Kerlouan. 13. B. B.
Kernel. 54. B. Bg.
Kerniliz. 12. B. B.

Kernouez. 13. B. B.
Kervaria-Jular. 31. B. B.
Kervignag. 59. 71. B. B.
Kervorc'h. 35. B. B.
Kerzant-Plabenneg. 15. B. B.
Kewen. 59. B. Bg.
Kiberen. 77. G. G.
Kimerc'h. 27. B. B.
Kistinig. 68. B. B.
Kleden-ar-C'hab. 44. B. B.
Kleden-Poher. 29. B. B.
Kleder. 21. B. B.
Klegereg. 65. B. Bg.
Kliger. 56. B. Bg.
Kloar-Karnoed. 58. Bg. G.
Kloar-Fouen. 49. B. B.
Kloastr - Sant - Tegoneg (Ar C'h.). 25. B. B.
**Klostr-Pleiben (Ar C'h.). 28.** B. B.
Koadou. 35. B. B.
Koataskorn. 35. B. B.
Koatreven. 31. B. B.
Kodan. 59. B. Bg.
Kolloreg. 28. B. B.
Kolpeu. 72. B. M.
Komana. 27. B. B.
Kombrid. 49. B. B.
Konk-Kerne. 49. G. G.
**Konk-Leon. 14. Bg. M.**
Kore. 51. B. B.
Korel. 62. G. G.
Korle. 39. bG. G.
Kouerc'hed (Ar C'h.). 34. B. B.
Koz-Korle. 39. bG. G.
Kozmeal. 15. B. B.
Krac'h. 75. B. Bg.
Kraon. 18. Bg. bG.
Kroesti (Ar C'h.). 64. B. B.
Kroezañveg. 66. B. B.
Damgan. 79. G. G.
Daoulaz. 19. B. B.
Dineol. 19. 43. B. B.
Dirinon. 16. B. Bg.
Douarnenez. 42. bG. bG.
Brenneg (An). 15. B. B.
Duod. 37. B. B.
Edern. 43. B. B.
Elien. 46. B. B.
Elwen (An). 76. G. G.
Erge-Vihan. 46. B. M.
Erge-Vras. 46. B. B.
Eskivien. 44. B. B.
Eusa. 11. B. B.
Faou (Ar). 19. bG. bG.
Faoud (Ar). 55. 64. Bg. Bg.
Faoued (Ar). 36. B. B.
Folgoad (Ar). 13. B. B.
Forest-Fouen (Ar). 49. Bg. bG.
Forest-Landerne (Ar). 16. B. M.
Fouen. 49. Bg. bG.
Fouilhez (Ar). 28. B. B.
Garlan. 25. B. B.
Gavr. 59. G. G.
Gellegouarc'h. 67. B. B.
Gelveneg (Ar). 48. B. bG.
Gemene (Ar). 65. bG. bG.
Giglan. 24. B. B.
Giler. 45. B. B.
Goudelin. 36. B. B.
Goulc'hen. 13. B. B.
Goulien. 44. B. B.
Gourin. 52. Bg. M.
Gourlizon. 45. B. B.
Graz-Gwengamp. 35. B. B.
Gregam. 72. B. B.
Groe. 56. Bg. G.
Groñvel. 61. B. B.
Gurunuel. 35 B. B.
Gwaien. 44. Bg. G.
Gwanac'h. 36. B. B.
Gwareg. 62 Bg. Bg.
Gwenac'h. 49. B. B.
Gwened. 75. bG. G.
Gwenen. 68. B. B.
Gwengad. 45. B. B.
Gwengamp. 35. bG. G.
Gwenou. 15. B. M.
Gwerliskin. 26. B. Bg.
Gwern. 65. B. B.



Gwezeg. 43. B. Bg.
Gwikar. 24. B. B.
Gwikourvest. 24. B. M.
Gwidel. 58. B. B.
Gwiler. 15. Bg. bG.
Gwimeg. 23. Bg. M.
Gwimilio. 24. B. B.
Gwinevez-Lokrist. 13. B. B.
Gwiniventer. 16. B. B.
Gwipavaz. 15. Bg. Bg.
Gwiproñvel. 15. B. B.
Gwiskriw. 52. B. B.
Gwiseni. 12. Bg. Bg.
Gwitalmeze. 14. B. Bg.
Gwitevede. 24. B. B.
Hañveg. 19. 27. B. Bg.
Henbont. 59. 71. M. bG.
Hengoad. 32. B. B.
Henvig. 22. B. B.
Heudig. 56. B. Bg.
Hezeu. 79. M. G.
Houaod. 53. B. G.
Chapel-Neve. (Ar). 37. B. B.
Chapel-Newe (Ar). 69. 72. B. B.
Ignel. 67. B. B.
Ignol (An). 64. B. B.
Intel (An). 74. G. G.
Irvilhag. 19. B. B.
Iviaz. 33. B. Bg.
Izenac'h. 78. G. G.
Yestel. 59. B. Bg.
Yeuc'h (Ar). 45. B. B.
Lambaol-Blouarzel. 14. G. bG.
Lambaol-Wimilio. 24. B. B.
Lambaol-Witalmeze. 11. B. B.
Lambezelleg. 15. bG. G.
Lanarvili. 12. B. B.
Lanberon. 35. B. B.
Landeda. 12. B. Bg.
Landelo. 51. B. B.
Landerne. 16. bG. bG.
Landevan. 71. B. B.
Landevenneg. 19. B. M.
Landivizio. 24. Bg. bG.
Landol. 74. B. B.
Landreger. 32. M. G.
Landrevarzeg. 43. B. B.
Landudal. 46. B. B.
Landudeg. 45. B. B.
Landunvez. 14. B. B.
Laneanou. 26. B. B.
Lanebeur. 36. B. B.
Lanedern. 28. B. B.
Lanefred. 16. B. Bg.
Lanejen. 55. B. B.
Langedig. 71. B. B.
Langoad. 32. B. B.
Langolen. 46. B. B.
Langonned. 52. 64. B. B.
Langroez. 76. bG. G.
Laniliz. 12. Bg. Bg.
Laniltud. 14. Bg. M.
Lañiskad. 62. Bg. Bg.
Lanleo. 33. G. G.
Lanlon. 36. G. G.
Lanlou. 33. G. G.
Lanneur. 23. B. B.
Lanouarne. 13. B. B.
Lanrig. 54. B. G.
Lanrivoare. 14. B. B.
Lanrodeg. 36. bG. G.
Lanuon. 31. G. G.
Lanurvan. 16. B. B.
Lanveleg. 23. B. B.
Lanveog. 18. Bg. G.
Lanvezeg. 31. B. B.
Lanvilin. 31. B. B.
Lanvode. 32. B. B.
Larred. 14. Bg. bG.
Laruen. 38. B. B.
Laz. 51. B. B.
Lennon. 51. B. B.
Leskoed-Gwareg. 61. B. B.
Lesneven. 13. Bg. M.
Leuan. 51. B. B.
Leuelan. 64. B. B.
Lezardreo. 32. B. G.
Lokarn. 37. B. B.
Lokeltaz. 72. B. M.
Lokenole. 22. Bg. G.
Lokentaz. 78. G. G.

Lokeñvel. 34. B. B.
Lokeored. 28. B. B.
Lokireg. 23. Bg. M.
Lokoal. 74. B. B.
Lokorn. 42. B. Bg.
Lokournan. 14. Bg. M.
Logeginer-Plouziri. 24. B. B.
Logeginer-Sant-Tegoneg. 24. B. B.
Logivi-Lanuon. 31. B. B.
Logivi-Plougraz. 34. B. B.
Logonna-Kimerc'h. 27. B. B.
Logonna-Daoulaz. 19. B. B.
Logunec'h. 69. 72. G. G.
Lomaleu. 65. B. B.
Lomaria-ar-Gerveur. 53. G. G.
Lomaria-Berrien. 29. B. B.
Lomariaker. 78. Bg. M.
Lomaria-Gregam. 72. B. B.
Lomaria-Plouzane. 14. B. B.
Lomelar. 24. B. B.
Lomikel. 23. Bg. B.
Lopereg. 27. B. B.
Loperc'hed. 16. B. Bg.
Lopre. 12. B. B.
Lostenk. 71. B. B.
Lotei. 43. B. B.
Lotudi. 48. B. B.
Louaneg. 31. B. B.
Louargad. 34. B. B.
Loueg. 26. 37. B. B.
Lovedan. 56. 67. 71. B. B.
Lozac'h. 79. Bg. M.
Magor. 38. B. B.
Mac'halon. 45. B. B.
Malgeneg. 65. B. B.
Mantallod. 32. B. B.
Meilhar. 45. B. B.
Meilhvern. 43. G. G.
Melan. 67. B. B.
Mel-Keraez. 61. B. M.
Melioneg. 61. B. B.
Mellag. 55. B. B.
Mel-Pistien. 38. B. B.
Melran. 68. B. B.
Melwen. 54. B. B.
Merzer-Landerne (Ar). 16. B. B.
Merzer-Lanlon (Ar). 36. B. B.
Mespaol. 21. B. B.
Meukon. 75. B. B.
Milizag. 15. B. B.
Minic'hi-Landreger (Ar V.). 32. B. B.
Molan. 58. Bg. G.
Molenez. 11. B. Bg.
Montroulez. 25. G. G.
Motrev. 52. B. Bg.
Mourieg. 69. B. Bg.
Mouster (Ar V.). 29. 61. B. Bg.
Mousteru. 35. B. B.
Moustoer-Logunec'h. 69. 72. B. B.
Moustoer-Remengol. 69. B. B.
Mur. 62. G. G.
Nein. 69. B. B.
Neo. 57. B. G.
Neulieg. 65. B. B.
Nikinole. 55. Bg. Bg.
Nin. 54. Bg. G.
Noaleu. 79. M. G.
Noal-Poñdi. 66. B. M.
Oriant (An). 59. G. G.
Ospital (An). 19. B. B.
Pabu. 35. B. B.
Palez. 53. G. G.
Pañvrid-ar-Beskont. 36. B. B.
Paoul. 61. B. B.
Pederneg. 35. B. B.
Pelant. 62. B. B.
Pempoul. 33. G. G.
Penharz. 46. B. G.
Penc'hran. 16. B. Bg.
Penmarc'h. 48. Bg. M.
Perken. 65. B. B.
Perred. 62. B. B.
Perroz-Gwireg. 31. Bg. bG.
Perwenan. 32. B. B.
Peurid-ar-Roc'h. 32. B. Bg.
Plabenneg. 15. Bg. Bg.
Plagad. 36. G. G.
Planiel. 32. B. B.



Plañwour. 59. M. M. + Larmor. G. G.
Plarnel. 77. Bg. G.
Plegad-Gweran. 23. B. B.
Plegad-Moizan. 26. B. B.
Plehedel. 33. G. G.
Pleheneg. 74. B. B.
Pleiben. 27. Bg. Bg.
Pleiber-Krist. 25. B. B.
Plenwer. 74. B. B.
Pleraneg. 33. B. M.
Pleren. 75. B. B.
Plerin. 69. 72. B. B.
Pleskob. 75. B. B.
Pleuigner. 72. Bg. Bg.
Pleuneg. 44. B. Bg.
Pleurdud. 64. B. B.
Pleuven. 49. B. B.
Pleuveur-Bodou. 31. B. B.
Pleuveur-Gaoter. 32. B. B.
Pleuvian. 33. B. Bg.
Pleuzal. 32. B. B.
Plevin. 52. 61. B. B.
Plian. 36. G. G.
Plijidi. 38. B. B.
Plistin. 23. Bg. Bg.
Ploan. 48. B. B.
Ploare. 42. B. B.
Plodiern. 19. 42. B. B.
Plodren. 73. B. Bg.
Ploeur. 48. B. B.
Plogastell-Sant-Jermen. 45. B. Bg.
Plogo. 44. B. B.
Plogoneg. 42. B. B.
Ploneiz. 45. B. B.
Ploneour-Lanvern. 48. B. Bg.
Ploneve-ar-Faou. 28. B. B.
Plonevel. 29. B. M.
Ploneve-Porze. 42. B. B.
Ploñger. 14. B. B.
Plouagor. 35. B. G.
Plouared. 34. B. B.
Plouarzel. 14. B. B.
Plouber. 31. B. B.
Ploue. 67. Bg. Bg.
Plouedern. 16. B. B.
Ploueg-ar-Mor. 33. B. Bg.
Ploueg-Pontreo. 35. B. B.
Plouenan. 21. B. B.
Ploueskad. 13. B. B.
Plouezoc'h. 22. B. B.
Plouganou. 22. Bg. M.
Plougastell. 15. B. Bg.
Plouger-Geraez. 29. Bg. G.
Plougerne. 12. B. B.
Plougerneve. 61. B. B.
Plougin. 14. B. B.
Plougonvelen. 17. Bg. Bg.
Plougonver. 34. B. B.
Plougoulen. 75. B. B.
Plougouloum. 21. B. B.
Plougounven. 26. Bg. M.
Plougraz. 26. B. B.
Plouc'ha. 36. G. G.
Plouian. 25. Bg. Bg.
Plouider. 13. B. B.
Plouie. 28. B. B.
Plouigno. 26. B. Bg.
Plouillo. 23. 31. B. B.
Plouisi. 35. B. B.
Plouneour-Menez. 25. B. B.
Plouneour-Traez, 13. B. B.
Plounerin. 26. B. B.
Plouneve-Kintin. 62. B. M.
Plouneve-Moedeg. 34. B. B.
Plounez. 33. B. Bg.
Plourac'h. 29. B. B.
Ploure. 64. B. B.
Plourec'h. 31. B. B.
Plourin-Montroulez. 25. B. B.
Plourin-Wiltalmeze. 14. B. B.
Plourio. 33. B. Bg.
Plouvian. 15. B. B.
Plouvorn. 24. B. B.
Plouvouskan. 32. B. B.
Plouzane. 14. B. B.
Plouzelambr. 23. B. B.
Plouzeniel. 16. B. B.
Plouziri. 24. B. B.
Ploveilh. 46. B. B.
Ploven. 42. B. B.

Plozed. 45. B. Bg.
Plua. 36. B. B.
Pluergad. 75. B. B.
Plufur. 26. B. B.
Pluguen. 45. B. B.
Pluned. 34. B. B.
Plunered. 75. B. M. + Keranna. M. M.
Pluniaw. 68. B. B.
Pluskelleg. 37. B. B.
Plusulian. 62. B. B.
Poñdi. 65. M. G.
Pont-Aen. 54. G. G.
Pont-e-Kroaz. 44. Bg. bG.
Pont-Melvez. 38. B. B.
Pont-'n-Abad. 48. Bg. bG.
Pontou (Ar). 26. B. B.
Pontreo. 32. bG. bG.
Pornaleg. 48. B. B.
Porspoder. 14. Bg. bG
Porz-Loeiz. 59. G. G.
Poulan. 42. B. Bg.
Poulaouen. 29. B. B.
Pouldaud. 42. B. bG.
Pouldouran. 32. B. B.
Pouldregad. 45. B. B.
Pouldruzig. 45. B. B.
Pouskorv. 59. Bg. M.
Prad. 35. B. B.
Priel. 32. B. B.
Prijag. 64. B. B.
Priveilh. 44. B. B.
Purid-Kintin. 38. B. B.
Purid-Plogastell. 45. B. B.
Redene. 55. 67. B. B.
Releg (Ar). 15. bG. G.
Remengol. 69. B. B.
Rianteg. 59. 74. B. Bg. + Lomikelig. M. G.
Rig. 57. B. G.
Roc'h-Derrien (Ar). 32. Bg. M.
Roc'h-Morvan (Ar). 16. B. Bg.
Roskañvel. 18. M. G.
Rosgo. 21. Bg. M.
Rosnoen. 19. B. B.
Rospez. 31. B. B.
Rosporden. 54. M. G.
Rostren. 61. G. bG.
Rualleg. 51. B. B.
Rumengol. 27. B. B.
Runan. 32. B. B.
Sant-Alar. 27. B. B.
Sant-Armel. 79. M. G.
Sant-Karadeg. 64. B. B.
Sant-Ke-Perroz. 31. B. B.
Sant-Kleve. 35. B. B.
Sant-Konan. 39. B. B.
Sant-Koneg. 63. G. G.
Sant-Kouli. 43. B. B.
Sant-Derc'hen. 16. B. B.
Sant-Divi. 16. B. B.
Sant-Drian. 38. B. B.
Santeg. 21. B. B.
Sant-Eganton. 35. B. Bg.
Sant-Eleustr. 69. B. Bg.
Sant-Evarzeg. 46. B. B.
Santez-Elen. 74. B. B.
Sant-Fiakr. 39. B. B.
Sant-Filiber. 78. Bg. G.
Sant-Fregan. 13. B. B.
Sant-Gwaeg. 51. B. B.
Sant-Hern. 52. B. B.
Sant-Ijo. 62. B. Bg.
Sant-Inan. 62. B. G.
Sant-Yann-ar-Biz. 22. Bg. M.
Sant-Yann-Kerdaniel. 36. B. B.
Sant-Yann-Drolimon. 48. B. B.
Snat-Yec'han-Brevele. 73. B. bG.
Sant-Jelan. 66. B. Bg.
Sant-Jelven. 62. Bg. Bg.
Sant-Jili-ar-C'hoad. 35. B. B.
Sant-Jili-Kozvarc'had. 62. G. G.
Sant-Jili-Plijo. 38. B. B.
Sant-Lorañs. 35. B. B.
Sant-Mark. 15. bG. G.
Sant-Neven. 13. B. B.
Sant-Nikolaz. 38. Bg. Bg.
Sant-Nigouden. 37. B. B.
Sant-Nouga. 24. B. B.
Sant-Pabu. 11. B. B.



Sant-Pever. 38. B. B.
Sant-Pier-Kiberen. 77. bG. G.
Sant-Riwal. 27. B. B.
Sant-Segal. 27. B. B. + Pont-ar-Veuzenn. bG. bG.
Sant-Seo. 25. B. B.
Sant-Servez-Kallag. 37. B. B.
Sant-Servez-Landivizio. 16. 24. B. B.
Sant-Tegoneg. 24. B. B.
Sant-Teliao. 65. B. B.
Sant-Tevi. 46. B. B.
Sant-Tonan. 16. B. B.
Sant-Toz. 51. B. B.
Sant-Trifin. 62. B. Bg.
Sant-Tudal. 64. B. B.
Sant-Turian. 55. B. B.
Sant-Vaeg. 62. G. G.
Sant-Varzin. 25. M. G.
Sant-Vig. 19. 42. B. B.
Sarc'hao. 78. M.G. + Penveñs. Bg. G.
Skaer. 54. Bg. bG.
Skiñvieg. 35. B. B.
Skrignag. 26. B. B.
Seglian. 65. B. B.
Senolf. 76 M. G.
Senon. 39. B. B.
Sent (Ar). 52. B. B.
Senteve. 76. B. Bg.
Serwel. 31. B. B.
Sibiril. 21. B. B.
Silieg. 65. B. B.
Sine. 76. B. G.
Sinzag. 59. 71. B. B. + Lokrist. M. G.
Sizun. 27. B. B.
Sorn (Ar). 65. B. B.
Sozon. 53. G. G.
Speied. 51. B. B.
Sterwen. 76. B. Bg.
Sulnieg. 76. M. bG.
Sun. 47. B. B.
Surc'hur. 79. Bg. bG.
Taole. 25. B. B.
Teiz. 76. Bg. bG.
Terrug. 18. B. Bg.
Tonkedeg. 34. B. B.
Tourc'h. 54. B. B.
Trabriant. 37. B. B.
Traegod. 48. B. B.
Trebabu. 14. B. B.
Trebeurden. 23. M. bG.
Treboul. 42. Bg. G.
Tredarzeg. 32. B. B.
Tredrez. 23. B. B.
Treduder. 23. B. B.
Treflean. 76. B. bG.
Trefrin. 29. 37. B. B.
Tregaranteg. 16. B. B.
Tregarvan. 19. B. B.
Tregastell. 31. Bg. B.
Tregeneg. 48. B. B.
Treglañviz. 35. B. B.
Treglonou. 12. B. B.
Tregon-Keraez. 52. B. B.
Tregon-Konk-Kerne. 54. B. G.
Tregoneo. 35. B. B.
Tregourz. 51. B. B.
Tregrom. 34. B. B.
Trelaevern. 31. B. B.
Trelaouenan. 21. B. B.
Trelevenez. 16. B. B.
Trelez. 13. B. B.
Tremaouezan. 16. B. B.
Tremargad. 38. B. B.
Tremel. 26. B. B.
Tremeog. 48. B. B.
Tremeuen. 55. B. bG.
Tremeven. 36 B. B.
Tre-Nevez (An D.). 24. B. B.
Treo (An). 55. B. B.
Treo-Tregigneg. 31. B. B.
Treou (An). 27. B. B.
Treouergad. 14. B. B.
Tresigne. 36. B. B.
Trevereg. 36. B. B.
Trezeni. 31. B. B.
Trezilide. 21 B. B.
Triagad. 48. B. M.
Trinded-Karnag (An D.). 77. G. G.

Trinded-Surc'hur (An D.). 79. B. Bg.
Trogeri. 32. B. B.
Tro-Park. 79. M. G.
Tudi (Enez). 49. G. G.
Uhelgoad (An). 28. bG. bG.

# Penaos kavout lec'hiadur ar c'humuniou

Ar gartenn e-keñver ar bajenn-mañ a ziskouez penaos eo bet rannet Breiz-Izel da ober ar seiz kartenn da heul.

Niverennet eo bet ar seiz kartenn-se 10, 20, 30, 40, 50, 60, 70.

Pep unan eus ar seiz kartenn, d'he zro, a zo eibrannet e nao c'hombod, niverennet 1, 2, 3, 4, 5, 6, 7, 8, 9, evel m'hen tiskouez an diou hirgarrezenn, e korn krec'h-dehou hag e korn traoñ-kleiz ar gartenn e-keñver.

Kumuniou ar gartenn 10 a zo bet lakaet d'ezo an niverennou 11, 12, 13, ..., 18 pe 19, hervez ma klotont ouz kombod 1, 2, 3, ..., 8 pe 8 ar gartenn.

Kumuniou ar gartenn 20 a zo bet lakaet d'ezo an niverennou 21, 22, 23, ..., 28 pe 29, en hevelep doare.

Hevelep tra evit ar re all.

Sellit an diou gartenn vras e dibenn Gwalarn.




War ar c'hartennou da heul:

a) Ar c'humuniou B. B. a zo e gwenn.

b) Ar c'humuniou G. G. e du.

k) Ar re all e louet.



Eusa
Molenez
Plouneour-Traez
Kerlouan
Gwiseni
Goulc'hen
Trelez
Gwinevez
Plougerne
S. Fregan
Plovider
Kerniliz
Kernouez
Lesneven
Lanouarne
Landeda
Laniliz
S. Pabu
Lambaol-W.
Lanarvili
Ar Folgoad
S. Neven
Lopre
Tregaranteg
Tregionou
Landunvez
Gwitalmeze
Plougin
Plouvian
An Drenneg
Plouzeniel
Gwiniventer
Kozmeal
Tremaouezan
S. Servez
Larred
Plourin-W.
Treouergad
Ar Vourc'h-Wenn
Plabenneg
Porspoder
Lanefred
S. Tonan
Gwiprofivel
Plouedern
Brelez
Lanrivoare
Milizag
Kerzant-P.
Ar Roc'h-M.
Lambaol-B.
Gwenou
S. Divi
Landerne
Plouarzel
Lokournan
Boarz
Ar Forest-L.
Gwipavaz
Penc'hran
Gwiler
Lambezelleg
Ar Releg
Treleverez
Ploñger
Plouzane
Brest
S. Mark
Dirinon
Lanurvan
Trebabu
Loperc'hed
Irvilhag
Lomaria-Plouzane
Kerber-Kilbignon
Plougastell
Daoulaz
Konk-Leon
Plougonvelen
Roskañvel
Logonna-D.
An Ospital
Lanveog
Landevenneg
Faou
Kameled
Rosnoen
Argol
Kraon
Tregarvan
Terrug
S. Vig
Dineol
Plodiern


# 10

# BREST


Plouvouskan
Pleuvian
Briad
Lanvode
Perroz
Perwenan
Kerborz
Treo-Tregigneg
Trelaevern
Priel
Pleuveur Gaoler
Pleganeg
Tregastell
Louaneg
Landreger
Tredarzeg
Lezardrea
Pempoul
S. Ke-P.
Kervaria
Kamlez
Pouldouran
Keriti
Pleuveur-Bodou
Koatreven
Ar Vinichi
Planiel
Plounez
Serwel
Trezeni
Langoad
Trogeri
Ploueg-ar-Mor
Logivi-L
Bertewene
Ar Roc'h D.
Hengoad
Plouria
Lanuon
Lanvilin
Rospez
Kemperwen
Pourid ar-R.
Kerfod
Plourec'h
Bulian
Lanvezeg
Pleuzal
Iviaz
Kempel
Lanlou
Mantallod
Gwezenneg
Plehedel
Plouber
Kaouenneg
Berc'hed
Pontreo
Plouc'ha
Kaouan
Runan
Ploueg
Ar Faoued
Treneven
Plouillo
Prad
Koataskorn
Beclidi
S. Kleve
Trevereg
Plua
Tonkedeg
Lanebeur
Pluned
Lanberon
S. Jili-ar-C'hoad
Gwanac'h
Plian
Bear
Kervorc'h
Skiñvieg
Lanloup
Plouared
Ar C'houerc'hed
S. Lorañs
Pañvrid
Tresigne
Tregrom
Goudelin
Pederneg
Plousi
Pabu
Ar Merzer
Bringolo
Louargad
Plouneve-Moedeg
Benac'h
Treglañvis
Graz
Gwengamp
Plouagor
Kastelodren
Moustero
Koadou
Plagad
Logivi-Plougraz
Lokeñvel
Gurunvel
Lanrodeg
S. Drian
Plougonver
Boulvriag
S. Pever
Loueg
Ar Chapel-Neve
Pont-Melvez
S. Fiakr
Kalanel
Plijidi
Bulad-Pislien
Senon
Kallag
S. Konan
Mel-Pislien
Magor
Pluskelleg
S. Servez-K
Kerien-B.
Duod
Purid-Kintin
Kerber N
S. Nigouden
Larven
Kanivel
Tremorgad
S. Nikolaz
Trebriant
Lokarn
Korle
Trefrin
Kergrist-Moelou

30

GWENGAMP



Landelo
S. Hern
Plevin
AR GERVEUR
Kastell-Neve
Lennon
Speied
Motrev
Tregon-K
S. Taz
S. Gwaeg
Laz
Gourin
Rualleg
Langoned
Tregourz
Levan
Ar Sent
Kore
Gwiskriw
Ar Faoud
Skaer
Tourch
Lanejen
Rosporden
Kernel
S. Tunan
Kerien-S.
Bañleg
Nikinole
Melwen
Tremeuen
Mellag
Arc'hanaou
An Treo
Lovedan
Kelan
Lanrig
Nin
Kemperle
Bai
Pont-Aen
Rig.
Tregon-K.K
Redene
Kiliger
Sinzag
Pouskorv
Neo
Molan
Kodan
Yestel
Henbont
Kloar-Karnoed
Gwidel
Kewen
Keriadeu
Kervignag
An Oriant
Plañwour
Rianteg
Porz Loeiz
Gavr
Sozon
Palez
Bangor
Lomaria
Houaed
Heudig
Groe


# 50

# AN ORIANT

# Ar Simbol

Kenta arnodenn ar Simbol a zo bet graet e Brest, d'ar 25 a viz gouere. Setu amañ an amprouennou a voe roet er gevrenn dre skrid:

a/ Skrivadenn:

Eur pennad tennet diouz *Roc'h Toull* J. Kerrien.

b/ Pennad da drei e brezoneg:

Eur pennad tennet diouz *Mémoires d'Outre-Tombe* Chateaubriand.

k/ Pennad da drei e galleg:

Eur pennad tennet diouz Sketla Segobrani.

d/ Goulenn:

Damvaro e oa ar yez en Iwerzon. Sede perak eo bet savet ar « Fainne ». Daoust hag ez eo ken ret, d'ho meno, sevel ar Simbol e Breiz?

(Anavezout a rit ez eo bet savet ar Simbol diwar skouer ar « Fainne » iwerzonat).

An Aotrounez Roparz Hemon hag Abeozen a oa bet lakaet da varnerien. Pemp den o doa roet o ano da dremen an arnodenn. Kavet int bet barrek o-femp.

Arnodennou all evit kaout ar Simbol a vo graet e-doug ar goañv.



Eul levrig, o rei doareou ar Simbol hag an arnodenn, a zo e gwerz e ti « Gwalarn ». Priz: 10 gwenneg.

An tri skrid brezonek a vo tennet diouto amprouennou arnodenn ar Simbol e 1930, hervez ar reolennou embannet, a vo ar re-mañ:

a/ Niverenn 14 « Gwalarn » (Hañv 1928).

b/ Istor ar Bed, levrenn genta, gant Meven Mordiern.

k/ Sketla Segobrani, trede levrenn, pp. 59-117.

ROLL GWIRIET GOUNEZERIEN ARNODENN AR SIMBOL (Gouere 1929):

An Dim. M. Gourlaouen, Douarnenez.

An Ao. O. Chevillotte, Plongonvelen.

An Ao. R. Jestin, Landerne.

An Ao. C. Lainé, Paris.

An Ao. H. Le Menn, Hañveg.

# Skol dre Lizer "Gwalarn"

Eun trede « skol dre Lizer » da zeski ar brezoneg a vo savet gant « Gwalarn » er goañv-mañ.

Ne vo ket graet evit ar re a stag da zeski ar yez, hogen evit ar re a oar ar brezoneg mat a-walc'h da c'hellout tremen Arnodenn ar Simbol er bloaz a zeu.

« Skol dre Lizer » « Gwalarn » a bado 10 sizun. Da lavarout eo, kaset e vo d'ar re a lakaio o ano 10 poelladenn da ober. Pep poelladenn a vo enni:

a) eur pennad gallek a war-dro 10 linenn da drei e brezoneg.

b) eur pennad brezonek a war-dro 10 linenn da drei e galleg.

k) eur goulenn da veza respontet outañ e brezoneg e war-dro 10 linenn.

Heñvel e vo ar poelladennou, e pep keñver, ouz ar re a vo d'ober en Arnodenn ar Simbol (kevrenn dre skrid: amprouennou *b*, *k*, *d*). Ar pennadou brezonek da drei e galleg a vo tennet diouz an tri skrid merket evit an Arnodenn e 1930.

Setu amañ reolennou ar « Skol dre Lizer »:

1) Da heulia ar « Skol dre Lizer » e vo ret beza koumanantet da « Walarn ». Ar re n'int ket pinvidik

a-walc'h da goumananti a c'hello beza degemeret koulskoude, war o goulenn.

2) Pep poelladenn a dleo beza kaset gant ar skoliad a-benn an deiz merket ha d'ar chomlec'h merket.

3) A-unan gant pep poelladenn kaset e tleo ar skoliad lakaat:

a) eur golo-lizer gant e chomlec'h skrivet warnañ.
b) pevar real timbrou evit ar mizou.

4) Da lakaat e ano war roll ar skolidi, e tleor skriva da « Walarn », en eur venegi e oad, e vicher hag e chomlec'h, ha lakaat e-barz e lizer eiz real timbrou evit ar mizou.

**Ar « Skol dre Lizer » a zeraouo hep mar war-dro miz-du. Skriva e brezoneg ar c'henta ar gwella da « Walarn », B. P. 75, Brest. Respont ebet ne vo graet d'al lizerou skrivet e galleg.**

An tri skrid brezoneg a vo tennet diouto amprouennou arnodenn ar Simbol e 1930, hervez ar reolennou embannet, a vo ar re-mañ:

a/ Niverenn 14 « Gwalarn » (Hañv 1928).

b/ Istor ar Bed, levrenn genta, gant Meven Mordiern.

k/ Sketla Segobrani, trede levrenn, pp. 59-117.

# Brezoneg ar Vugale

## I. — LEVRIOU DA REI

Setu amañ roll al levriou da rei. Kaset e vint, evit netra, d'ar veleien, d'ar vistri-skol, h. a., a c'houlenno:

*Nijadenn ar Aotrou Skañvig*
*Per ar C'honikl*
*Plac'hig Vihan ar Mor*
*Levr al Leoned*
*Prinsezig en Deur* (*evit Bro-Wened*)

## II. — PROFOU

| | |
|---|---|
| An Ao. Cariou | 6 lur |
| Dizano | 20 |
| An Ao. Abeozen | 20 |
| An Ao. Lec'hvien | 20 |
| Dizano | 115 |
| An Ao. R. Aodig | 100 |
| An Ao. Even | 50 |
| An Ao. Maurice | 10 |
| An Ao. Appere | 38 |
| An Ao. Gw. Berthou | 25 |

| | |
|---|---|
| An Ao. Guieysse | 50 |
| An Ao. Crom | 10 |
| An Ao. Hena | 10 |
| « La Bretagne », Alger | 20 |
| An Ao. Vallée | 50 |
| An Ao. Du Chauchix | 30 |
| en holl | 574 lur |

III. — LEVRIOU ROET

a/ Leon

| | |
|---|---|
| Plougonvelen | 11 luriad |
| Milizag | 64 |
| S. Tegoneg | 63 |

b/ Treger

| | |
|---|---|
| Landreger | 130 |
| Plouillo | 28 |
| Plougraz | 64 |

k/ Kerne

| | |
|---|---|
| Poulaouen | 48 |
| Leskoed-Gwareg | 25 |
| Brieg | 116 |
| Skaer | 53 |
| Pont-'n-Abad | 195 |
| Kolloreg | 71 |
| Keraez | 51 |
| S. Nikolaz | 72 |

d/ Gwened

| | |
|---|---|
| Klegereg | 130 |
| Melan | 100 |



| | |
|---|---|
| Begnen | 40 |
| S. Eleustr | 30 |
| Noal-Poñdi | 85 |
| Lokeltaz | 35 |
| Bubri | 30 |
| Neulieg | 40 |
| Bod | 100 |

e/ Breiz-Uhel

| | |
|---|---|
| Pont-ar-C'hastell | 36 |

f/ Estrenvro

| | |
|---|---|
| Fourqueux | 54 |
| en holl | 1671 luriad |

D'ar c'henta a viz gwengolo e chome eta, e kef

| | |
|---|---|
| Brezoneg ar Vugale: | 1450 lur |
| Profou koz | 574 |
| Profou nevez | 1671 |
| Levriou roet | |
| en holl | 353 lur |

Da lavarout eo, 353 luriad levriou da rei.




**BLOAVEZ-SKOL 1928-29**

| | |
|---|---|
| **Levriou roet** ........................................ | **4.143 luriad** |
| **Profou** ........................................ | **4.496 lur** |

**Al levriou a zo bet roet e 61 lec'h**

**(57 anezo e Breiz-Izel)**

**(diskouezet war ar gartenn)**

**1.324 LEVR A ZO BET ROET**




**Ar gartenn-bost nevez-mañ, embannet gant Gwalarn, a zo lakaet e gwerz evit harpa *Brezoneg ar Vugale*.**

**Priz: an 20: 3 lur**
**ar 100: 14 lur (dre ar post)**

# Levriou Nevez

AR PLAC'H DIANAV, pez-c'hoari e tri arvest lakaet e brezoneg gant Roparz Hemon. — Gwalarn, Brest. — Priz: 4 lur.

Ar vaouez hervez huñvre ar Barz. Ar vaouez evel m'emañ. Eur steredenn a gouez war an douar. Kemer a ra stumm eur vaouez. Na gwelloc'h na gwasoc'h eget ar re all. Da ziwez ar pez-c'hoari, e lugern adarre ar steredenn en oabl. Didouellet eur pennad, bepred e tasorc'h an huñvre.

Evel barzoneg, *Ar Plac'h Dianav* a zo sklaer ha boull evel an dour. Evit hen meiza, evel pez-c'hoari, e ranker da genta ankounac'haat ar pez a anver pez-c'hoari er broiou-mañ.

TELENN ARVOR, FURNEZ BREIZ, gant A. Brizeug, peurreizet hag embannet gant Roparz Hemon. — Gwalarn, Brest. — Priz: 6 lur.

Eur skouer eo al levr-mañ eus an doare ma tleer, d'am meno, adembann dihellou koz hor yez: o moula hervez an doare-skriva bremañ, ha lakaat war-lerc'h ar skrid eur studiadenn a-zivout ar yez hag eur geriadur. En doare-se hepken e c'hellint beza talvoudus evit an amzer-dazont.



NIJADENN AN AOTROU SKANVIG, savet ha skeudennaouet gant G. Th. Rotman, lakaet e brezoneg gant Y. Drezen. — Levriou ar Vugale, Gwalarn, Brest. — Priz: 5 lur.

Eul levr fentus, troet ampart en eur brezoneg aes da gompren, gant harp ar skeudennou. Setu amañ ar pempvet levr embannet gant Gwalarn evit bugale Vreiz. Ne c'houlennomp nemet kenderc'hel, ma fell d'hor c'henvroiz hor skoazella.

MOUEZ KERNE, gant P. Martin. — Moulerez Bayon-Roger, 13, leurenn Elzas-Loren, An Oriant. — Hep priz merket.

Talvoudegez lennegel en deus al levr-mañ, ennañ barzonegou ha marvailhou dreist-holl. E sell eus ar yez e tellez beza studiet piz hag aketus. E lakaat a ran war ar renk kenta, e-kichen Bilzig, e-touez taoliou-micher hol lennegez « kornbroel ».

Diaes e ra d'in, evelato, gwelout an droidigez c'hallek e-kichen ar brezoneg. A-hend-all n'em eus nemet meuli da ober.

DISKLERIADUR HA REOLIADUR STROLLAD EMRENERIEN VREIZ, e brezoneg hag e galleg. — Breiz Atao, Roazon, — Priz: 2 lur.

Ar brezoneg implijet war dachenn al lezennerez.

**LAOUIG AR PENKER, EUN DANVEZ BELEG, gant Lan ar Bunel. — Moulerez, str. ar C'hastell, 4, Brest. — Hep priz merket.**

Eul levrig moulet ha kempennet mat, (daoust d'eur fazi pe zaou, da skouer, lizerennou teo e-lec'h ma vije bet ret lakaat lizerennou stouet). Evit an danvez, eul labour abostolerez eo kentoc'h eget eul labour lennegez.

**HISTOR ZANTEL, gant an Ao. Madeg, Kerinou-Lambezelleg. — Derrien, leorier, 52, str. Siam, Brest. — Hep priz merket.**

An Ao. Madeg, en doa savet nevez ' zo Buhez Sant Fransez, en deus kollet e zifazier. Kroueriet ha burutellet e oa bet e vrezoneg gant Tadou an Oriant. Ar wech-mañ e ro d'imp ar grouan gant an traez.

R. H.

**ENKLASK DIWAR-BENN**

**STAD AR BREZONEG E 1928**

KARTENN I (a-gleiz): PREZEGEREZ

KARTENN II (a-zehou): KATEKIZ

Gwenn: brezoneg hepken.

Louet: brezoneg ha galleg.

Du: galleg hepken.

▼

**ESPLORO PRI LA SITUACIO**

**DE LA BRETONA LINGVO EN 1928**

KARTO I (maldekstre): PREDIKADO

KARTO II (dekstre): KATEĤISMO

Blanke: nur bretone.

Grize: bretone kaj france.

Nigre: nur france

Lennit !

## Breiz Atao

Kelaouenn Strollad Emrenerien Vreiz
Sizuniek
e brezoneg hag e galleg
koumanant-bloaz ; 15 lur.
renerez ha mererez : B. P. 182, Roazon,
(C. C. 25-29 Rennes).

## La Patrie Bretonne

embannet diou wech ar miz
e galleg
koumanant-bloaz : 10 lur
renerez ha mererez : Cité d'Antin, Brest.

## Dihunamb

10, rue du Gaz, an Oriant
miziek : 10 lur ar bloaz.

## Feiz ha Breiz

4, rue du Château, Brest
miziek : 12 l. ar bloaz ; C.C. 44-40 Roazon.

## Breiz

15, rue des Capucins, Gwengamp
sizuniek : 12 l. ar bloaz ;
C. C. 13-851 Roazon.

---

## LEVRIOU AR VUGALE

G. TH. ROTMAN

**NIJADENN AN AOTROU SKANVIG**

120 Skeudenn
Dre ar post: 20 real

**PRINSEZIG AN DOUR**

112 Skeudenn
Dre ar post: 20 real

B. POTTER

**PER AR C'HONIKL**

15 Skeudenn
Dre ar post: 4 real

HANS ANDERSEN

**PLAC'HIG VIHAN AR MOR**

6 Skeudenn gant Loik
Dre ar post: 14 real

M. GOURLAOUEN

**LEVR AL LOENED**

15 Skeudenn gant J. Riou
Dre ar post: 7 real

GWALARN B. P. 75, BREST
(K. R. 96-38 ROAZON)

Mouleres, 4, str. ar C'hastell, Brest. Ar Merour: Y. DREZEN.

## EMBANNADURIOU GWALARN

1926

J. Kerrien. — AR ROC'H TOULL. — Diviet.

J. M. Synge. — WAR VARC'H D'AR MOR. — 2 lur 25.

1927

Roparz Hemon. — AN AOTROU BIMBOCHET E BREIZ. — 6 lur.

T. C. Murray. — NEVEZ-AMZER. — 4 lur.

TONKADUR BUGALE TUIREANN. — 4 lur.

G. Th. Rotman. — PRINSEZIG AN DOUR. — 5 lur.

GERIADUR GALLEK-BREZONEK A GORFADUREZ. — 1 lur.

1928

Aeschulos. — PROMETHEUS EREET, AR BERSED. — 12 lur.

B. Potter. — PER AR C'HONIKL. — 1 lur.

G. Th. Rotman. — PRINSEZIG EN DEUR. — 5 lur.

H. Andersen. — PLAC'HIG VIHAN AR MOR. — 3 lur 60.

Roparz Hemon. — GERIADURIG-DOURN BREZONEK-GALLEK. — 22 lur.

Roparz Hemon. — YEZADUR BERR AR BREZONEG. — 3 lur.

Roparz Hemon. — DISTAGADUR AR BREZONEG. — 3 lur.

AR SIMBOL. — 0 lur 50.

1929

Meven Mordiern. — ISTOR AR BED, levrenn I. — 14 lur.

M. Gourlaouen. — LEVR AL LOENED. — 1 lur 75.

A. Blok. — AR PLAC'H DIANAV. — 4 lur.

G. Th. Rotman. — NIJADENN AN AOTROU SKANVIG. — 5 lur.

A. Brizeug. — TELENN ARVOR, FURNEZ BREIZ. — 6 lur.

